# TAOLENN





# SERR-NOZ

## *gant D. K. KONGAR*

*War ar mor hag ar maez*
*Eo diskennet an noz ;*
*Emañ 'n teñval o tiraez*
*Bevenn bellañ ar barroz.*

*Azezet war an traezh,*
*Selaouomp a bep tu*
*Heklev c'hwero an hiraezh*
*Davit drantiz ha didu.*

*Ha ni 'vel daou amourouz*
*Bet luskellet o c'halon*
*Gant an trec'h hag an trouz*
*Ha meurded ar mor don,*

*E chomimp-ni pell amzer*
*Er sioulded o 'n em astenn*
*Sederik hag a-ser*
*Azezet en traezh gwenn,*

*Hag e klevimp ar mordrouz*
*O tiston war ar bili,*
*Gant c'hwez ar bezhin rouz*
*Dastrewet war ar vri ;*

(Ha du-hont-mañ dizehan
E digenvez an divent
Lagad lemm an tour-tan
O tiskouez tre an hent.)

Ma rankimp-ni chom mut
Ouzh arvest bras ar bed,
Re varvet gant e vurzhud,
Re entanet hor spered,

Beuzet holl gant an huñvre
Hon dougas d'an inizi,
Pell eus hor bro, hor re
Hon aodig hag hon ti.

Ha pa vo ' loar o sevel
Du-hont dreist ar menez,
Goustadik ' tont a wel
A-douez bleñchoù ar gwez,

Pa davo 'n avel-noz,
Pa voredo ar mor
Evel aet d'e repoz
E gwasked ha goudor,

Pa ne vo ken trouz ebet
Nag a-hed nag a-dreuz
Dre ar maezioù moredet
Hep strafuilh hag hep freuzh,

E savimp-ni d'hon tro
Evit monet d'ar c'housked,
En hor brennïd e trido
Kan diniver ar bed ;

'Vel div vagig branskellet
Gant an aezennig-vor,



En enkrez ha levenez
E luskello hon eñvor.

Ha pa vo deut an hun
Da glozañ hon daoulagad
Ha dirazo da zibun
Gweledigezhioù bad,

E kendalc'himp pell-pell
Da redek ar mor bras
Treantet gant an trevell
Hor galvas hag hor gwalc'has.

'N ur gichen, te ha me,
Hon-daouik en hon ti
Ec'h advevimp an huñvre
Hon dougas d'an inizi.

# AR FALS-LIZHER

## *gant* ROC'HALAN

An oabl, truezus e neuz, a c'hoantae reiñ deomp da grediñ e oa deut en-dro an amzer vrav; fellout a rae dezhañ, marteze, hor frealziñ en hor stad doanius a brizonidi. Bannoù abaf an heol damwelet e-pad ar beurevezh a oa bet beuzet, a-nebeudoù, gant ur vogidell tevoc'h-tevañ a ,vezemp boazet da welout hepken e-kerz ar goañv erc'hus. An aer a yenaas a-greiz-holl, ha, prestik goude kreisteiz, ur barrad erc'h stank ha divent e valzennoù a c'holoas an douar, an tiez hag ar gwez gant ur vantell gwenn-kann.

Edod ar bemzek a viz Mae.

En ul logell goad goudoret-mat ouzh an tarzhioù-amzer, un daouzek bennak a soudarded a oa azezet en-dro d'un daol vras hirgarrezek o kaozeal kenetrezo ha, bep ar mare, o sellout er-maez ouzh ar wallamzer dic'hortoz. Al labour n'oa ket kalz a vall gantañ : skrivet e veze ul linenn bennak gwech ha gwech all. Peurvuiañ e save breutaennoù a bep seurt etre ar brizonidi-se, desket-mat, seven-meurbet ha deuet da vezañ, tamm-ha-tamm, mignoned vras. An holl gudennoù a veze diskoulmet eno gant taerder atav, hogen, ivez, gant onestiz-spered.



En deiz-se, ma kouezhe dibaouez an erc'h, ar gudenn a oa :

« Ha bez' ez eus kalz prizonidi o vezañ dogan? »

Farserion a oa e-touezh ar sekretourion-se. Unan anezho a lavare :

« — An neb en deus gwad nerzhus en e wazhied n'eo ket barrek da chom pell hep ur garantez wirion... va c'hompren a rit? »

« — Me », eme unan all, un den eildimezet, « me n'em befe ket bet fiziañs em gwreg kentañ ; bremañ, avat, ez on dinec'h-krenn. »

« — Taol evezh, Paol », a eilgerias ur c'heneil; « marteze eo ar c'hontrol a vefe gwir... Dec'h », a gendalc'has ar goapaer, « em eus lennet ul lizher kriz na zlefe ket skrivañ ur vaouez, daoust pegen droug ha diboell e c'hallfe bezañ ; setu amañ ar pezh a lavare : « *Va Yann karet, skuizhkenañ ez on o c'hortoz, dalc'hmat hag en aner, da zistro. Soñjal a ra din, a-wechoù, en em blijez du-hont hag ec'h eus kavet ur plac'h all. Ma ne zeuez ket buanoc'h d'ar gêr, me a gavo un all.* — MARI. »

« — Feiz! » eme Jakez, « n'on ket gwall souezhet o klevout kement-se; en deiz all em eus bet dindan va daoulagad ul lizher damskrivet evel hennezh; lavarout a rae : « *Hast buan dont d'ar gêr; n'on ket evit padout va-unan-penn er vuhez; Paol ar munuzer a zo erru pell ' zo ; petra 'ta a rez-te ?* » Ar merc'hed, evel ma lavaren deoc'h bremaik, n'int ket gouest da vevañ o-unan ; ezhomm o deus da santout en o c'hichen un den kreñv a-walc'h d'o sikour ha d'o bevañ gant m'o lezo, evelato, da ren ha d'ober ar pezh a fell dezho ; an aviel emañ ar wirionez gantañ : « ar plac'hed a zo heñvel ouzh an naered. »

Ur soudard yaouank, a oa azezet e penn ar

bank,a savas kerkent evel ur winterell, ruz e zremm, fuloret-mik.

« — Peoc'h ! » emezañ, « gant ho sotonioù ; ar plac'hed a zo anezho krouadurezed karantezus-meurbet ha leun a vadelezh ; pell emañ o spered diouzh ar menozioù fall a venegit ken diboell amañ. Va gwreg, a-dra-sur, a zo ur vaouez a-zoare hag a gemer trubuilh evidon. »

« — Na gounnarez ket e-giz-se, yaouankig », a frealzas T..., ur sonour eus Paris ; « ar wirionez a zo skignet tamm-pe-damm amañ-du-hont. Merc'hed a bep seurt a zo ; bez' ez eus gisti ha bez' ez eus doareoù aelez en o zouez ; da vuiañ-karet a zo, hep mar eus an eil lodenn ; hogen, selaou ar baperenn-mañ en deus resevet un amezeg din : « *Na gontez mui warnon pa zistroi d'ar gêr ; ne vin ken en ti ; mont a ran kuit ; brazez on ha da verc'h henañ a zo bet brazezet ivez...* »

Dremm ar soudard yaouank a yeas eus liv ar gounnar ruz betek hini ar spont gwenn en ur dremen dre neuz an dud dinerzhet ha semplet dirak un darvoud spouronus ha dic'hortoz. Ermaez, an erc'h bountet gant an avel greñv a skoe ouzh ar gwerennoù ; un anken tanav ha distourmus en em sile, sioulik, e spered ar brizonidi.

« — Traoù gwir », a gendalc'has ar sonour. « pe wirheñvel, da nebeutañ, hon eus klevet hiziv. Hogen, setu amañ un istor na gredot ket, a-dra-sur, daoust dezhañ bezañ ken gwir hag hor stad a brizonidi. Tri miz ' zo bennak, un toullad keneiled din a fellas dezho c'hoari un dro gamm d'unan eus o amezeion wele. Hemañ a zo genidik eus broioù an hanternoz, eus Dukark, a gredan, ha, daoust da se, e tiskoueze kaout ul latenn biroc'h ha lemmoc'h eget hini tud ar c'hreisteiz. E Brest emañ o chom, dimezet m'eo ur pennad ' zo gant ur Vrezhonez. Teodet-mat ha brabañser



dreist-muzul, kontañ a rae d'an holl n'en doa ket da gaout keuz da vezañ dimezet, rak e wreg a oa ur plac'h dispar ken evit he c'hened, ken evit he furnez ; hast, emezañ, en doa d'hec'h adwelout, a-dra-sur, hogen ne oa nag ankeniet na zoken nec'het e spered gant menozioù iskis evel kalz a brizonidi all. Fizius e oa kenañ. Kement a zrailhe hag a chaoke diwar-benn ar gudenn-se ken na douas daou pe dri c'heneil e bareañ eus ar c'hleñved-se.

« Skrivañ a rejont ul lizher : fals siellou a voe lakaet goude-se warnañ. Al lizher a lavare evel-hen : « *Va Loeiz muiañ-karet, gwelout a ran ne rez ket gwad fall ; ar wirionez a zo ganit ; arabat mervel gant ar boan-spered, peogwir n'eus netra d'ober a-enep d'an darvoudoù a-vremañ ; kendalc'h e-giz-se. Amañ, kennebeut, ne vezer ket gwall drubuilhet gant an traoù o vont da fall muioc'h-mui bemdez ; ha pa gaver an tu d'en em ziduellañ, ne vez ket c'hwitet war an taol. En deiz all hon eus bet degemeret ur c'heneil dit en doa degaset gantañ peadra da verennañ : ur pikol labous-yar, tener-meurbet, ur pastez kig pemoc'h, gwestell a bep seurt ha gwin eus an dibab. Debret hag evet hon eus d'az yec'hed ha d'az tieubidigezh ; un tammig brumennet e oa hor spered goude-se ; kanañ a voe graet hag un doare korolladeg gant skoazell an amezeion a echuas an nozvezh. Da geneil a zo anezhañ un den plijusdreist. Prestik e vimp pedet da vont da goaniañ d'e di. Hast am eus. Evel ma welez, perak en em chalañ ? Kendalc'h da vezañ laouen ha fizius en amzer-da-zont ; keit ha ma c'hortozin evel m'em eus lavaret dit, ne gavin ket an amzer hir. Ur pok start dit, va muiañ-karet. — Janed.* »

« Al lizher a voe lakaet war ballenn-wele paotr Dukark. Pa zeuas, eñ, da unnek eur da verennañ,

e kavas al lizher ; buan e zigoras, ar re all ouzh e c'hedal a gorn o daoulagad. Bep ma lenne e weled e zremm o tislivañ. A-benn ar fin, lakaat a reas ar baperenn en e c'hodell ha dont ouzh taol, beuzet en ur mor a venozioù teñval. Debriñ a reas gant beg e vuzelloù ; n'eas ket betek goueled e skudell-houarn.

« — Petra ac'h eus, hanter-Vrezhon ? » a c'houlennas en ur c'hoapaat unan eus e gamaladed.

« — N'em eus netra ; va lezit, mar plij ! »

« Hag eñ da c'hourvezañ war ar plenk a dalveze da wele, e ballennoù warnañ. Chom a reas eno betek koulz al labour. Padal e geneiled a oa nec'het-kaer.

« — Ret eo diskuliañ dezhañ ar wirionez ! » a lavarjont.

« D'an abardaez, pa zistroas d'ar c'hamp, e voe diskleriet dezhañ an taol farsus. Ne voe ket fuloret, mousc'hoarzhin a reas zoken :

« — Me a soñje a-walc'h e oa bet c'hoariet un dro gamm din », emezañ.

« Hogen, adalek an deiz-se ne voe mui an hevelep den ; ar brabañser ne gomze ken eus e wreg ; alies e chome a-sav, en aleziou ar c'hamp, e benn stouet gantañ ; e dal a grize muioc'h-mui bemdez; roufennoù don a varrenne e zivjod deiz-ha-deiz ; kastizañ a rae. Kaer a oa lavarout dezhañ n'en doa abeg ebet d'ober gwad fall, ne rae van ebet.

« Un devezh, zoken, e lavaras en ur c'hoarzhin c'hwerv :

« Er c'hamp-mañ e vez degaset kalz lizheroù, hogen, n'eus warno nemet gevier ; ni a zo tud marv-bev pe dud bev-marv. »

« Ne zebre ken ; ne gase mui d'ar gêr nemet ul lizher gwech-ha-gwech all ha paouezet e oa bet da c'houlenn pakadoù bevañs. Dre-se ne re-



seve nemet nebeut a geloù eus e wreg ha pakad ebet. Ken na lavaras :

« — Va gwreg he deus ankounac'haet-mik ac'hanon ; ne zegas netra din. »

« Kouezhañ a reas klañv; kaset e voe da glañvdi ar c'hamp, hag alese d'an ospital. Ne skrivas ken; lavarout a rae din :

« — Dilezet on a-grenn ; va gwreg a zo anezhi ur c'hast evel kalz a verc'hed all ha marteze an holl blac'hed; n'eus nemet ar blijadur a gement a ra diouer d'ar c'hrouadurezed-se. Hogen, va digoll am bo, a-dra-sur; adkavout a rin anezhi ha neuze e parein p'am bo talvezet an dra euzhus-se d'am pried disleal! »

« E anv a voe lakaet war roll ar glañvourion a zlee bezañ kaset d'ar gêr. Ur mintinvezh, abred-abred, e kuitaas ar c'hamp war droad betek ar porzh-houarn nesañ. Setu amañ, bremañ al lizher am eus resevet digantañ dec'h d'an noz :

*« Keneil ker. Chomet on bet pell hep skrivañ dit ; her c'hompren a ri bremaik. P'em boe da guitaet e oa leun-barr va c'halon a anken hag a zizesper. Kemer a ris an treñ hep meur a blijadur : va holl geneiled a c'hoarzhe hag a gane ; va spered-me a oa beuzet en ur mor a dristidigezh kriz ha reverzhiet gant gwagennoù an dizesper : krignet e oan gant ur glac'har devus, ha koulskoude santout a raen gwech-ha-gwech all evel ul levenez iskis o sevel ennon pa soñjen er c'hastiz a c'houzañvfe va fried :*

*« Petra », emeve, « a rin? He lazhañ? Gwazh e vefe evidon; ha, neuze, n'em befe ket ar galon d'hen ober. Ober mezh dezhi dirak an dud? C'hoarzhin goap a vefe graet ouzhin, marteze. He c'has dirak al lez-varn? Re a drubuilh a gemerfen ha, koulskoude, hennezh e oa ar gwellañ tra d'ober. Dizalc'h e vefen goude !... »*

« Ar menozioù-se, ha kalz re all en em heulie em penn ken buan hag en em luzie goude ken start ken na welen nemet nebeut ar vro en-dro din. Er parkoù, bep ar mare, e veze merzet ur prizoniad bennak o labourat, e-unan-penn, alies. Pa wele an treñ, e save a-daol-trumm hag e heje e vrec'h buan-buan: pa veze aet an treñ e-biou e kouezhe e zorn hag e tivinen an holl boanioù em boa gouzañvet. Neuze e soñjen : « Hennezh, marteze, a zo eürusoc'h egedon. »

« Treuziñ a rejomp kalz rannvroioù. E-kreiz an noz, e tremenjomp dre ur c'hornad strewet warnañ labouradegoù e-leizh hag a flammine evel tan an ifern. Ar stêr Roen a voe treizhet nebeut goude. E Belgia e chomjomp da gantreal e-pad un devezh a-bezh, rak re abred edomp, hervez. Erfin ec'h errujomp e Kompiegn. Da bemp eur goude kreisteiz e voen dishual hag en em gavis er porzh-houarn. Den ne selle ouzhimp, boazet ma oa an holl da welout soudarded dieubet. Kemer a ris an treñ hag a-raok an noz e voen e Paris. Degemeret mat a-walc'h e voemp. Antronoz e oan en treñ a gase ac'hanon etrezek Brest. Seul vui e tostaen d'ar pal, seul vui e verve menozioù iskis em penn. Ne oan ket evit dibab en o zouez an hini a lakafe sioulder em buhez; rak bevañ a felle din ober c'hoazh, ne vefe nemet evit gwelout kastizañ an drubardez. Erru e Roazhon en em santis disammet un tammig; edon e Breizh hag ar vro-se a blij din kenañ daoust din bezañ ganet pell diouti. Un nebeut eurioù goude e voen e Brest. Pebezh kemm! pebezh enkrez oc'h adkavout va c'hêr garet en ur stad ken truezus. War leur ar porzh-houarn e chomis ur pennad da brederiañ; sellout a ris war-du al lenn-vor, ar porzh kenwerzh, ar mulgul; strafuilhet-krenn, e soñjen : « Bremañ n'on ken



souezhet gant netra; mar deo kemmet an dud evel an traoù, kerseennoù am eus da gaout ».

« Kantreal a ris dre ar straedoù a blije din gwechall; hogozik dianav e oant evidon bep ma kerzhen. Sec'hed am boa; en un ostaleri e c'houlennis sistr.

« — N'eus ket a sistr pell ' zo ! » a respontas an tavarnour.

« — Bier neuze 'ta ! »

« — N'eus ket a vier kennebeut ! »

« — Petra hoc'h eus ? »

« — Gwin hepken, ha c'hoazh, a-wechoù e chomomp div sizhun hep gallout kaout netra. »

« — Roit din ur werennad vat a win ; daou vloaz ' zo n'em eus ket e dañvaet. »

« N'oa ket ar gwin-se eus an dibab.

« E-pad m'edon oc'h evañ, tri pe bevar estrañjour, ur plac'h gant pep hini, a azezas em c'hichen. Komz a raent hanter c'halleg, hanter spagnoleg. Trumm, ur menoz euzhus a dreuzas va spered : « Gwell eo din mervel eget gouzañv ar c'hiz nevez-mañ ! »

« Kuitaat a ris an ostaleri ha, dre ar straed Siam, e tizhis ar Pont-Bras e sell d'en em stlepel d'an traoñ ha da gimiadiñ diouzh ar bed heugus. E-kreiz ar pont e chomis da sellout ouzh ar bagoù a rae o monedonea dizehan. Ur plac'h yaouank en em harpas nepell diouzhin ouzh an aspled, a sellas buan-ha-buan ouzh an dour bouilhus hag a yeas kuit kerkent. Amzer ul luc'hedenn, ur skeudenn all a skedas em eñvor. Gwechall em boa maget ur garantez start evit ur plac'h yaouank; padout a reas daou vloaz; a-greiz-holl, en em guitajomp hep abeg ebet. Chomet e oa dizemez. Mousc'hoarzhin a ris hag ar c'hoant da vont da anaon a nijas diouzh va spered. Mont a ris kalonek etrezek va zi da c'houzout petra a

*oa deut da vezañ va gwreg ha da gavout testoù evit terriñ va dimeziñ.*

*« Treuziñ a ris straedoù bihan Rekourañs ha dek munud goude e voen a-dal d'an ti ma veven ennañ a-raok ar brezel. Serret e oa ar stalafioù.*

*« N'emañ ket er gêr », a soñjis.*

*« Ha me da di un amezegez.*

*« — Demat, Janig ! » a lavaris.*

*« Pa welas ac'hanon, Janig a zeuas he dremm da gemer liv ul liñsel; n'hellas rannañ grik hag ec'h azezas hogos semplet war ur gador. Pa voe deut en-dro enni hec'h-unan, e lavaras a vouezh izel :*

*« — N'out ket marv 'ta ? »*

*« — Marv? Ha perak e vefen marv? »*

*« — Feiz! Mari, da wreg, a soñje ganti... peogwir ne skrives ken. »*

*« — Hañ, hañ!... hag evit en em frealziñ emañ o vevañ evel kalz a c'histi am eus gwelet hiziv e kêr... na buan e vez ankounac'haet ar re varv ha, zoken, ar re vev, dreist-holl va c'heneiled harluet du-hont, pell, war un douar estren, o c'halon o tisec'hañ gant ar boan-spered... »*

*« — Ne gomprenan ket ac'hanout, va faotr kaezh; kollet ec'h eus da skiant-vat. Da wreg, Mari, n'eo ket ur plac'h evel kalz a anavezan. Pell ' zo eo glac'haret dre ma ne resev lizher ebet; krediñ a ra emaout klañv en un ospital bennak ha n'hellez ket skrivañ. Un enklask he deus goulennet e vefe graet. Kouezhet eo klañv eizh deiz bennak ' zo; emañ er c'hlañvdi o c'hortoz ur respont hag o krakvevañ gant an enkrez; ne gemer nemet nebeut a voued... »*

*« Va c'halon a lammas en he foull pa glevis kement-se; dilavar e vanis ur pennad; neuze e pokis d'am amezegez hag e ouelis dourek evel ur bugel. Mont a ris raktal d'an ospital ma kavis*



*ennañ, en ur gambrig eeun, gwenn ha sklaer, ur vaouez treut, disliv he dremm war wennder kann ar goubenner. A-vec'h ma anavezis anezhi. Hi, avat, a sailhas a-zindan al liñselioù hag a stardas ac'hanon etre he divrec'h...*

*« Tamm-ha-tamm ar yec'hed hag al levenez a splannaas adarre en hor buhez... »*

Pa voe echu gant ar soudard lenn e lizher, den ne lavaras ger; pep hini en em lakaas da skrivañ; ur pennad goude, an ozhac'h yaouank a vouskane goustadik. Er-maez, an erc'h a oa paouezet da gouezhañ hag an heol a stourme adarre da fregañ ar vogidell louet.

# AN DIV FAVENN

## gant Roparz HEMON

« — Me ' gav din e plij dezhi. »
« — Ha me ' lavar deoc'h e plij dezhañ. »
« — Dimeziñ a ray Rojer ha Janed neuze? »
An div vamm, mamm Rojer ha mamm Janed, a oa chomet un endervezh penn-da-benn o kaozeal, ha deut koulz an disparti, n'o doa ket meneget c'hoazh ar pezh a oa muiañ war o c'halon : ar garantez a oa savet etre mab an eil ha merc'h eben.

Eus ar garantez-se, mamm Janed a oa sur-mat. Anat e oa. Adalek an deiz ma oa paret daoulagad ar plac'h war ar paotr, e oa bet cheñchet he doare : atav e klaske digareziou da vezañ gantañ, betek komz eus mont da Baris d'ober studioù, hi ha na gare ket nemeur studiañ, netra nemet abalamour, — douetañs ebet war se, — ma edo Rojer e Paris.

Mamm Rojer ne oa ket ken sur-se. He mab, evit gwir, ne oa ket douget da gomz eus e aferioù. Gwelet oa bet ur wech pe ziv o pourmen gant Janed, met gwelet oa bet gant plac'hed all ivez. Un dro ma oa bet goulennet outañ gant e vamm ha karout a rae Janed, n'en doa ket respontet ya, hogen n'en doa ket respontet nann.

Ne vern. Netra ne vije gwelloc'h evit an div familh eget an dimeziñ-se. Tad Rojer oa barner.



Tad Janed oa medisin. Rojer a vije medisin ivez. Seul gentoc'h graet an eured, seul vravoc'h. Disammet e vije spered an div vamm. Aesoc'h reiñ d'ur plac'h yaouank ur gwaz eget ur vicher. Ha gant ar baotred yaouank, ne ouzer morse.

Edod da vare Kalanna. War-dro miz Gouere, echu e arnodennoù gant Rojer, e vije dereat unaniñ an daou zen yaouank. Koulz, avat, ober ar promesaoù diouzhtu. Deut oa Rojer er gêr da dremen ar vakañsoù. A-benn un nebeut devezhioù e tistroje da Baris. Ne oa ket a amzer da goll.

Setu ar pezh a lavaras an div vamm a-raok mont an eil diouzh eben en abardaez-se.

« — Ma, deuit da goaniañ du-mañ disul kentañ, gouel ar Rouaned », eme mamm Janed, « hag e vo gwelet ».

Se a lavaras, ur mousc'hoarzh speredek war he muzell, rak ur menoz kaer a oa o paouez tarzhañ en he fenn. Pa voe aet kuit mamm Rojer, e talc'has da vousc'hoarzhin outi hec'h-unan, daoust ma ouie he dije trouz gant he fried evit bezañ ken diwezhat.

Menoz mamm Janed oa ober ur gouign vras. Da geñver gouel ar Rouaned e vez graet ur gouign atav, hag e-barzh ar gouign e vez lakaet ur favenn, neketa? Neb a gav ar favenn, mar deo ur paotr, a zibab ur rouanez, mar deo ur plac'h, a zibab ur roue. Mat! en dro-mañ, n'eo ket ur favenn a vije lakaet, nemet div, ha graet e vije en doare ma 'z aje unan gant Rojer, unan gant Janed. Touellerezh oa marteze. Met touellerezh dinoaz.

Loull, eizh vloaz, gwidorig an tiegezh, pa vije lakaet da dreiñ e gein ha goulennet outañ : « Da biv al lodenn-mañ?... hag houmañ?... hag houmañ?... » en dije da respont, e-lec'h pezh a blije dezhañ, pezh a vije bet desket dezhañ gant e

vamm. Ar vamm hec'h-unan a ziskouezje al lodennoù gant he c'hontell. Netra aesoc'h, evel ma welit. Neuze, Rojer da roue, Janed da rouanez, kompren a rit, hanter o farsal, hanter a-zevri, e vije graet ar goulenn-eured gant tad ha mamm Rojer dirak an holl. Hag echu.

Tad Janed a gavas mat ar menoz. Tad ha mamm Rojer ivez. Lavaret e voe da vreudeur ha da c'hoarezed Janed en ur erbediñ dezho derc'hel war o zeod. Ne rejont ket avat, rak lavaret e voe da Janed. Evit Rojer, n'en doa na breudeur na c'hoarezed. Evel-se ne glevas mann.

Da zeiz ar gouel e oa bet pedet da goaniañ, ouzhpenn an daou diad, un nebeut kerent : daou dad-kozh, div vamm-gozh, daou genderv, div geniterv, hag ur c'hoar-gaer da vamm Janed, Filomena, — tintin Filo, evel ma lavare ar vugale, — hag a oa paour-razh. Da Ouel ar Rouaned e vez atav pedet ur paour pe ur baourez. Se a zegas chañs, c'hwi ' oar.

An holl a voe laouen-tre. Rojer a oa bet lakaet e-kichen Janed. Pa zeuas poent troc'hañ ar wastell, ne voe ket mamm Janed evit mirout da deurel ur sellig a-gorn ouzh mamm Rojer. Loull a droas e gein ha lodennet e voe ar wastell ken seder ha tra.

« — Me eo a zo roue ! » eme Rojer en ur dennañ ur favenn eus e c'henou.

« — Dibab ur rouanez neuze », eme unan eus an tadoù-kozh.

« — Nann, gortozomp ur pennadig », eme mamm Janed ; « div favenn am eus lakaet e-barzh ar wastell. »

Meur a sellad a voe graet da Janed, ha hi o tebriñ he lodenn goustadik-goustadik, gant orbidoù bihan. Lakaat ar blijadur da badout, n'eo ket 'ta?



Souden e voe klevet ur youc'hadenn :

« — Aiou, va dent! »

Hag an holl da sellout ouzh tintin Filo. Paour kaezh tintin Filo, gant he fas treut, melen, he c'hoef Landerne bepred un tammig a-dreuz war he feder c'huchennad blev o c'hlazañ, he c'horfenn du, pilpouzek tro-dro d'he daouarzorn, hag he spilhenn-alc'houez askorn kizellet e stumm un torkad-bleunioù. Darbet oa bet dezhi terriñ daou eus ar pemp pe c'hwec'h dant a chome c'hoazh en he genou. Nemet tennañ a eure ur favenn eus etre he muzelloù.

« — Gwin d'ar rouanez! » eme an tad-kozh ; « gwin d'ar roue! »

Ha leuniet e voe gwerenn Rojer ha gwerenn tintin Filo.

Mamm Janed he doa gwisket he dremm liv ar marv. Chom a rae difiñv, he muzelloù stardet etre he dent. Janed ha mamm Rojer o doa pleget o fennoù. Meizet o doa o-zeir e oa bet graet ur fazi mantrus.

Tintin Filo, tommet un tamm mat d'he fenn gant ar gwin, a oa savet hag a gane :

*Me am eus un dousig e Landerne,*

gant ur vouezhig krenus, war un ton faos, ur skrij he selaou.

Ar ganaouenn a oa hir, ha p'he doa disoñjet an hanter eus ar pozioù, e seblante kaout na penn na lost.

Pa azezas erfin, a-boan ma voe stlaket an daouarn dezhi. Nijet kuit oa al levenez.

Rojer ne zimezas ket gant Janed.

Ha tintin Filo, — morse ne ouezas perak, — ne voe mui pedet biskoazh gant mamm Janed da Ouel ar Rouaned.

# MARC'HAD KUZH

## TAOLENN EUS HON AMZER

### gant Jakez KONAN

TUD AR C'HOARI

| | |
|---|---|
| Ar Frieg | Daou archer. |
| Ar Skouarneg | |
| Goneri ar C'hrec'hdu | Mevel maer Plouskorn. |
| Marc'harid Grall | Plac'h teodek. |
| An Ao. Piriou | Noter e Plouskorn. |
| An It. Piriou | Gwreg an noter. |
| Yona ar Bourdoneg | Maouez kozh. |

*N'eo ket brav d'an den bezañ paour ha disler :*
*Kriz e vez atav al lezenn 'n e geñver.*

(Yann Ar Mogn, « Glav hag Avel », p. 802.)

LEC'H AR C'HOARI

*Ur c'hroazhent war ar maez*

KENGOMZ I

*An daou archer o tonet war al leur-c'hoari*

Frieg. — Amañ, er c'hroazhent-mañ, eo e vimp ar gwellañ da spiañ, kamarad !



Skouarneg. — Ya ! Gwazh a se d'ar re a ra marc'had du.

Frieg. — Ar wirionez a zo ganit, paotr : tamm truez ebet ouzh ar re a bren amanenn dre guzh....

Skouarneg. — Nag ouzh ar re a bren kig porc'hell a-gil-dorn...

Frieg. — Na kennebeut ouzh ar re a bren bleud dre goach.

Skouarneg. — N'o deus ken nemet donet ! Emaomp ouzh o gortoz ha ma ne bakomp pig pe vran a-raok an noz ez eo gwell ganin bezañ maout e Kernev.

Frieg. — Hogen, Skouarneg, ret e vo deomp lakaat evezh, rak tud ar marc'had du o deus fil !

Skouarneg. — Fil a-walc'h mar kerez ! Ne vimp ket touellet na bourdet gante avat.

Frieg. — Diwall a rankomp koulskoude : a bep seurt itrikoù a gavont ha troioù-pleg souezhus a zizoloont bemdez. Sell ! Gortoz ma kontin dit ar pezh a c'hoarvezas er porzh-houarn dec'h diwezhañ !

Skouarneg. — Gouzout a ouzon. Fellout a ra dit menegiñ ar porc'hell a oa kavet e mal ar jeneral kozh ! Evel just, mar c'hoanta ar jeneraled « c'hoari las » ganeomp bremañ...

Frieg. — N'emaout ket ganti, paotr.

Skouarneg. — Lavar din neuze petra eo.

Frieg. — Ur plac'h an hini ez eo a wilioudas war gae ar porzh-houarn.

Skouarneg (*o c'hoarzhin*). — Cholla 'vat ! Un dra gaer ! Met kement-se n'eo ket marc'had du.

Frieg. — Nann ? Selaou eta hag e c'houvezi !

Skouarneg (*o c'hoarzhin atav*). — Mab pe verc'h he deus-hi bet ?

FRIEG. — Nag an eil hag egile.

SKOUARNEG. — Daou c'hevell neuze ?

FRIEG. — Laka anezhe evel a gari met n'emaout ket ganti adarre. Ma lez eta da zisplegañ an doare dit.

SKOUARNEG. — Selaou a ran.

FRIEG. — Er porzh-houarn edon disadorn a-gevret gant Job Diuzet, ar garg deomp da deurel ur sell war pakadoù ar veajourion. A-greiz-holl ha ni o welout ur plac'h o tonet ha bec'h dezhi o tougen he malizenn. Ledan e oa a gorf ha bro a oa ganti : « Oc'holla », eme Job din-me dre fent, « e ti hounnezh ez eus keloù nevez. » Hag e-lec'h goulenn diganti digeriñ he malizenn evel an dud all, setu eñ o klask ober e baotr seven ha delikat. Kregiñ a reas en he fakadoù d'o dougen betek ur c'hombod. Poan he devoa ar plac'h o vale ha truez o devoa an holl outi. Ne oa ket erru a-walc'h e-tal ar vagon... badadao ! eus a zindan he brozh, petra a welomp o kouezhañ ?

SKOUARNEG. — Ne gredan ket lavarout !

FRIEG. — ...Ur pikol bichad amanenn, pemp pe c'hwec'h lur ennañ o tiruilhal war an douar !

SKOUARNEG (*o sklokal gant ar blijadur*). — Ha gwelet ez poa biskoazh kemend-all ?

FRIEG. — Ur plac'h hag he devoa fil e oa anezhi bepred !

SKOUARNEG (*ha n'en deus ket klevet mat*). — Ur plac'h vil e oa, emezout ? Ha Job Diuzet oc'h ober askell-gog dezhi ken buan all ?

FRIEG. — Piv a gomz dit eus vil nag eus askell-gog ? N'eo ket kog pe yar a oa ganti : pemp pe c'hwec'h lur amanenn ne lavaran ket. Ha mar n'hon eus ket c'hoant da vezañ tapet genaouek



feteiz, ez eo ret deomp bezañ war evezh : re all evelti a zo !

SKOUARNEG (*prederiet*). — Mardandeuen, ya ! Bezomp war evezh ; re all evelti a zo !

FRIEG. — Selaou, Skouarneg : Gwellañ ac'h eus da ober eo monet aze da goach a-dreñv ar c'hleuz en tu-mañ ha me a yelo d'an tu all da guzhat a-dreñv ar wezenn-se. En doare-se e c'hallimp kouezhañ aes ha dic'hortoz war gement penn kristen a dremeno dre ar c'hroazhent.

(*Monet a reont o-daou da guzhat pep hini en un tu d'al leur-c'hoari er stumm da vezañ gwelet gant an arvesterion.*)

SKOUARNEG. — Amañ emaomp brav avat !

FRIEG. — Ya, gortozomp : ne vo ket pell kent ma teuy ur c'had da en em dapout er c'hrouglas... Bezomp war evezh.

SKOUARNEG (*izel*). — Bezomp war evezh.

(*Dilavar e chomont ur pennadig, o c'hedal.*)

FRIEG. — Bez tanav da skouarn, Skouarneg !

SKOUARNEG. — Bez tanav da fri, Frieg !

FRIEG. — Chch...

SKOUARNEG. — Chchch...

## KENGOMZ II

*Neuze e tegouezh, dre ziadreñv al leur-c'hoari war e varc'h-houarn karget a bakadoù, Goneri Ar C'hrec'hdu. Lammat a ra an daou archer e-maez o zoulloù-kuzh.*

GONERI AR C'HREC'HDU. — Paotred Mari Robin!! (*Prim ha prim e tiskenn diwar e varc'h-houarn o klask treiñ ha tec'hout.*)

FRIEG. — Hep, hep, hep ! Chomit a-sav mar plij. (*Redek a ra war-lerc'h Goneri hag e teu a-benn d'e dapout. Neuze e krog Frieg ha Skouarneg pep hini en ur skoaz dezhañ. E zegas a reont war ziaraog al leur-c'hoari.*)

GONERI. — Na rit ket a zroug din : n'em eus graet netra fall na lazhet den.

FRIEG. — An hini a dec'h n'eo ket didamall e goustiañs.

SKOUARNEG. — N'a ket da glask c'hoari da baotr fin ganeomp.

FRIEG. — En anv Doue, petra hoc'h eus da rebech din ?

SKOUARNEG. — En anv al lezenn, respont : petra a gasez ganit war da varc'h-houarn ?

GONERI. — Pakadoù.

SKOUARNEG (*o hejañ anezhañ*). — Pakadoù, pakadoù ! An dra-se a welan pa 'z eus daoulagad em penn. Hemañ en deus c'hoant d'ober e leue pe d'ober al lu ganeomp !

FRIEG. — Ha petra a zo ez pakadoù ?

GONERI. — ' Feiz, aotrounez archerion...

FRIEG. — Feiz a zo ez pakadoù ? Sed amañ un ostilh avat ! Oc'h ober goap emaout ?

GONERI. — N'emaon ket, aotrounez archerion... Em pakadoù n'eus mann, n'eus ket kalz tra, n'eus nemet un tamm kig bennak...

SKOUARNEG. — Un tamm kig bennak ? Alo, anzav, lankon, anzav !

GONERI. — Un hanter porc'hell a zo... etre holl. N'eus nemet se, aotrounez archerion.

SKOUARNEG. — Nemet se, nemet se ? Paket out en dro-mañ, avat !

FRIEG. — Kaer an taol. (*O tennañ ur follenneg hag ur bluenn-blom eus e c'hodell.*) Pe anv ac'h eus ?



GONERI. — Goneri Ar C'hrec'hdu, ganet ha maget e Plouskorn.

FRIEG. — Pe vicher eo da hini ?

GONERI. — Mevel on, mevel e ti an aotrou maer.

AN DAOU ARCHER (*souezhet*). — E ti an aotrou maer ?

GONERI. — Ya, aotrounez archerion, ar wirionez a lavaran deoc'h.

FRIEG. — Hag an hanter porc'hell, evit piv eo ?

GONERI. — Evit.., evit...

SKOUARNEG (*ouzh e hejañ adarre*). — N'anzavi ket eta, amboubal ?

GONERI. — Grin, grin.

FRIEG (*o kregiñ ennañ ivez*). — Gra neuze, pe deus ganeomp diouzhtu.

GONERI. — Evit.., evit...

SKOUARNEG. — Che! Besteot out deuet da vezañ a-sav-taol? Ac'hanta, deus ganeomp d'ar bidouf : eno e tistagelli.

GONERI. — Va laoskit en anv Doue hag e tiskleriin holl deoc'h.

FRIEG. — Hast afo mar kerez! Evit piv eo ar c'hig porc'hell ?

GONERI. .. Evit..., evit ma mestr an hini eo.

AN DAOU ARCHER (*souezhet-bras*). — Evit aotrou maer Plouskorn ?

GONERI (*mezhek a-walc'h*). — Ya !

FRIEG (*ur barrad droug o sevel ennañ*). — Ha ne oas ket gouest d'hen diskleriañ kentoc'h, pennmul! Kae kuit. Oust, kerzh a-raok, buoc'h a zo ac'hanout !

GONERI (*outañ e-unan*). — Buoc'h a zo ac'hanon? Hag-eñ e oa gourc'hemennet din groñs gant va mestr diwall na ziskuilhjen e anv mar bijen tapet! Peadra da drelatiñ a zo!

FRIEG. — Ac'hanta, kae kuit, ha buan.

GONERI. — Monet kuit? Gwir?

SKOUARNEG. — Hemañ a zo sot ! Ya, pa lavarer dit : karzh ac'hanen, tec'h !

GONERI (*disammet*). — C'hwi, avat, a zo paotred fentus, aotrounez archerion! Met evelkent n'eo ket brav deoc'h bourdañ an dud er stumm-se. Un aon hoc'h eus lakaet din, ur spont...

SKOUARNEG. — Bourdañ an dud, emezon-me ivez! Pet gwech e vo ret lavarout dit karzhañ diwar hon tro, hañ ?

GONERI. — O, monet a ran, monet a ran. (*Ha p'emañ o sevel war e varc'h-houarn e c'houlenn digant an archerion*) : Pa 'z oc'h paotred vat em eus c'hoant da c'houzout un dra diganeoc'h.

AN ARCHERION. — Paotred vat omp sur.

GONERI. — M'em eus intentet ervat, e fell deoc'h pakañ unan bennak oc'h ober marc'had du, kuita?

FRIEG. — N'out ket ken genaouek hag e kave din.

GONERI (*gwidreüs*). — Ya, komprenet a-walc'h em eus bremañ : fellout a ra deoc'h tapout unan ha na vo ket gantañ kig porc'hell evit an aotrou maer...

SKOUARNEG (*oc'h esaeañ goapaat*). — Speredek out avat !

GONER. — ....Nag amanenn evit an aotrou person...

SKOUARNEG (*taer*). — Penaos ?

GONERI. — Na bleud evit an aotrou barner...



SKOUARNEG (*droug ennañ*). — E kredez lavarout ar seurt traoù deomp?

GONERI. — ...na viou evit kabiten an archerion! (*Tec'hout a ra en ur c'hoarzhin.*)

FRIEG. — Hailhon, beg a-raok! Ya, tec'h prim mar ne c'hoantaez ket e teskfemp dit pegement e koust droukkomz ouzhimp!

SKOUARNEG ha FRIEG (*tro an eil ouzh egile*). — Sed aze un abostol!

(*Monet a reont adarre d'o zoulloù-kuzh en ur c'hrozmolat.*)

## KENGOMZ III

*Donet a ra Marc'harid Grall a-zoug he c'hamm. Ur plac'h kreñv ha tev eo.*

MARC'HARID (*d'an dud, a vouezh izel a-walc'h*). — Bet em eus va lur amanenn; n'eo ket hep poan. (*O skeiñ ouzh he morzhed.*) Aze emañ, em godelldindan. (*Kreñvoc'h.*) Ingal eo : mar n'a ket « eun » sot gant an dud diwar ar maez bremañ! Ar re-se a zo « glorus » en deiz a hiziv gant o zraoù. Prestik e rankin reiñ va hiviz evit kaout ur begad amanenn!... Soñjit eta! Evit keloù ul lur a c'houlennan a bep sizhun digant Soez Chag — hag e petore priz? Ne gredfen ket anzav ouzhoc'h — ez eus lavaret din klask dezhi, a-benn an dro gentañ, ul litrad eoul...

FRIEG (*en e doull, hag e zorn ouzh e skouarn da selaou gwell*). — Ul litrad eoul!

MARC'HARID. — ...pe ur re loeroù seiz evit he merc'h.

SKOUARNEG (*oc'h ober evel Frieg*). — Loeroù seiz!

MARC'HARID. — ...Hag eus a belec'h, mar plij, em bo-me ul litrad eoul, lavarit din? Eus kerniel va gavr Barbichonig? Ha loeroù seiz eta? Hañ? Ret e vo din emichañs nezañ blev Bisig, va c'hazh! C'hoazh e kredit n'eus ket peadra da ziskiantiñ? Dizale war ar maez e valeint holl gant loeroù seiz ha ni e kêr a gerzho war hon treid noazh. N'eo ket brav klask e voued evit an deizioù: un torr-penn hag ul lazh-korf. War ar marc'had, an hanter eus an amzer e vez ar bolised war ho puhez war žigarez e rit marc'had du. Marc'had du, me? N'eo ket gant tikedoù moarvat e kargin va c'hof, eo? Na c'hwi, penaos e rit-hu?

(*Donet a ra an daou archer e-maez o zoulloù-kuzh war vegoù o zreid. Pa erruont e-kichen Marc'harid Grall e lamm houmañ gant ar spont.*) O va Doue, an archerion!

FRIEG. — Hopala, paket oc'h, maouez!

SKOUARNEG. — Diskouezit ho paperoù.

MARC'HARID (*Dispontet hag oc'h adkavout he zeod*). — O c'hoari koach-koukou e oac'h, paotred?

FRIEG. — Urzh a roer deoc'h da ziskouez ho paperoù.

MARC'HARID. — Petore paperoù?

SKOUARNEG. — Ac'ha! N'hoc'h eus ket? Mat! Hoc'h anv?

MARC'HARID. — Hoc'h anv? Sed amañ ur bern ardoù! Dre c'hwi e komzez ouzhin bremañ, Santig? Va anv? N'anavezez ket ac'hanon ken? A zo kaer! (*Da Frieg.*) Eus Tregariou ez omp hon-daou. Anavezet em eus anezhañ p'en devoa bragoù berr ha fri mic'hi. Bremañ c'hoazh e teu bep sizhun du-mañ da zegas e zilhad lous da gannañ hag



ankounac'haet en dije piv ez on-me? Biskoazh kemend-all avat! Unan bennak amañ e verv e gokenn!

SKOUARNEG (*nec'het*). — War al labour n'anavomp den na netra nemet al lezenn.

FRIEG. — Alo, hoc'h anv, mar plij!

MARC'HARID. — Goulennit digant Santig, mar kirit!

FRIEG. —An diaoul gant ho santig! Hoc'h anv eo a fell din gouzout ha mar n'houlit ket plegañ d'al lezenn e viot kastizet.

MARC'HARID. — Evel-se emañ kont? Mat, mat! Grall, Marc'harid Grall a vez graet ac'hanon. Kannerez on diouzh va micher ha va fried eo Ar Gwilcher, an toer. Hogen daoust petra hoc'h eus da rebech din?

FRIEG. — N'omp ket bouzar, Itron Gwilcher : petra edoc'h eta o kontañ ouzhoc'h hoc'h-unan bremaik?

MARC'HARID. — O kontañ ouzhin va-unan? N'on ket kouezhet en toull-se c'hoazh avat! A drugarez Doue n'on ket kustum da se pa n'on ket erru em bugaleaj ha nen on.

FRIEG. — Mat! Neuze ez eomp da ziskleriañ deoc'h da betra ez oc'h kustum.

MARC'HARID. — Da betra, va Doue?

AN DAOU ARCHER. — D'ober marc'had du!

FRIEG (*rust*). — Roit deomp diouzhtu al litrad eoul.

MARC'HARID. — Al litrad eoul?

SKOUARNEG (*ken rust all*). — Hag al loeroù seiz.

MARC'HARID. — Al loeroù seiz? (*Ouzh an dud.*) E-maez o fark ez eo aet ar re-mañ hiziv! (*D'an archerion.*) N'eus netra ganin.

SKOUARNEG. — N'eus netra ganeoc'h? Ez eomp da welout. (*Oc'h arnodiñ talmeta bruched ar plac'h.*) Petra a zo aze, hañ? Petra?

MARC'HARID. — Paotr divergont! Den divezh! E kredez amañ dirak an holl... d'az kwreg e lavarin.

SKOUARNEG. — Tatata, ne vo ket graet deomp taol plac'h ar porzh-houarn...

FRIEG. — ...gant he bichad amanenn.

MARC'HARID. — Eus petore taol e komzit-hu?

FRIEG. — N'hoc'h eus ket ezhomm da gompren.

MARC'HARID. — Em eus aon, ez eo gwell din chom hep klask kompren. (*Ouzh an dud.*) Sot int da stagañ. (*Ouzh an archerion.*) Ganeoc'h-hu hiziv n'eus nemet kaozioù lennerez-planedennoù.

FRIEG. — Arsa, maouez, tra-walc'h a eneberezh! Dispakit diouzhtu an amanenn a zo ganeoc'h en ho krubuilh.

MARC'HARID. — Ne zispakin netra, laouen.

FRIEG. — Milgutez, lavarit din diouzhtu petra a zougit aze, er grubuilhad-se?

MARC'HARID. — Lavaret e vo deoc'h?

AN DAOU ARCHER. — Ya.

MARC'HARID. — Div vronn! (*Tec'hout a ra en ur c'hoarzhin.*)

## KENGOMZ IV

FRIEG. (*Goude chom ur pennad sabatuet.*) — Ober goap eus diwallerion an urzh hag al lezenn? Ne vern: paper a vo savet a-enep dezhi.

SKOUARNEG (*daoubennet.*) — N'a ket d'ober, paotr, avat.



FRIEG. — En abeg da betra?

SKOUARNEG. — Piv a ganno va rochedoù ha va brageier-dindan?

FRIEG. — Unan all a gavi : n'eo ket ar c'hannerezed a vank e Plouskorn, koulz latennet ha houmañ zoken. Paper a vo savet en hec'h enep.

SKOUARNEG. — O, n'a ket d'ober, paotr!

FRIEG. — Perak adarre?

SKOUARNEG. — En abeg d'he latenn end-eeun.

FRIEG. — Sede ec'h eus aon rak teod ur plac'h!

SKOUARNEG. — Atoue, mar dafe-hi du-mañ da flatral..., da ziskuliañ, lakaomp, em eus klasket tastornat he bruched outi? Sur on dit, Frieg, em befe un tamm trubuilh..., tregas...., diaesterioù er gèr gant va hini gozh.

FRIEG. — A! kompren a ran: kannañ a rafe dit da roched war da gein, hag evel eo dleet. (*Rustoc'h, da hegañ e geneil.*) Bezit kalonek, archer Skouarneg, milgutez, ha savomp paper en hec'h enep!

SKOUARNEG (*mezhek*). — En-dro-mañ avat ez eo poazhet ha malet ar stal!

(*Frieg a c'hoarzh a greiz kalon.*)

## KENGOMZ V

*Degouezhout a ra bremañ an Aotrou Noter hag an Itron Piriou gant pep a baner karget-pounner.*

AN NOTER (*o verzout an daou archer*). — Kaoz kaer a zo ganeoc'h, paotred?

FRIEG. — Kaoz kaer a zo sur, Aotrou Noter. (*D'an Itron.*) Demat deoc'h, Itron Piriou.

SKOUARNEG (*mezhek un tamm atav*). — Demat,

Aotrou Noter ha deoc'h ivez, Itron Piriou. Penaos e rit? (*Stardadennoù-dorn.*)

An NOTER. — Fall, fall-tre, va mignoned. Yost, brevet omp o tougen ar panerou pounner-mañ. (*Lakaat a ra e baner war an douar.*)

An Itr. PIRIOU. — O, o, o! (*Lezel a ra he faner da gouezhañ; hogen an noter he zap e koulz hag he laka gant preder e-kichen e hini.*) Ne badin ket gant ar vuhez-mañ!

An NOTER. — Skuizh-divi eo va fried paour. Ha me ivez. Dour-c'hwez holl ez on, hag ez on! (*Sec'hañ a ra e dal hag e gilpenn gant ul lien-fri gwenn.*)

An ITRON. — Greomp un diskuizhadenn amañ, Alfred. N'on ket evit bale ken. Faezh on. Koeñvet eo va zreid em botou-lêr ha leskiñ a ra va bizied ouzhin ken rust ha ma 'z eo dorn ar baner-mañ.

An NOTER. — Paour kaezh Irma!

An ITRON. — Penaos e c'hellin-me c'hoari piano emberr d'abardaez pa zeuy an Aotrou Maer d'e goan. Nann, biskoazh n'on bet kustum da c'houzañv kemend-all. O, va skoazellit, Alfred, da azezañ war lez an hent. (*Mennout a ra semplañ.*)

An NOTER. — Irma, va loutig, Irma, va ene, deuit ennoc'h hoc'h-unan. (*Skoazellañ a ra anezhi da vonet en he c'hoazez.*) Mar n'eo ket mantrus, spontus, skrijus gwelout kement-mañ. A! paotred, sellit ouzh Irma baour : dinerzhet-naet eo.

An DAOU ARCHER. — Dinerzhet-naet eo, Aotrou.

An NOTER. — N'eo ket souezhus ivez : dougen ur banerad traoù evel-hen, ur gwall-samm eo eviti. Sellit pebezh pouez a zo enni.

FRIEG (*O kregiñ er baner.*) — Un tamm mat a bouez a zo enni.



SKOUARNEG (*o pouezata ar baner d'e dro*). — Un tamm mat a bouez a zo enni.

An NOTER. — C'hoazh en houmañ n'eus nemet an amanenn hag ar vioù. (*Sellout a ra an daou archer an eil ouzh egile.*) Krogit em hini eta hag e welot. (*Pouezata a reont, pep hini d'e dro, paner an noter.*)

FRIEG. — Pounneroc'h eo houmañ.

SKOUARNEG. — Houmañ a zo pounneroc'h.

An NOTER. — Div yar ha kig leue a zo enni. Biken n'he dije gallet va gwreg degas an traoù-se holl ganti. Bep sizhun e rank monet d'ober he fourvezioù; hiziv avat e oa re eviti rak emberr ez eo pedet an Aotrou Maer hag an Aotrou Person d'o c'hoan du-mañ. Ha dre-se ez eo bet ret din monet gant Irma beket Prad-Ledan da di Yann Venou.

SKOUARNEG. — Gouzout a reomp a-walc'h petra eo, Aotrou Noter. Ni, pa ne vezomp ket war labour, a rank ivez ober kemend-all.

An NOTER. — Va c'hompren a rit neuze, paotred : betek Prad-Ledan en deiz a hiziv, war droad pa n'eus na karr-dre-dan na netra ken, n'eo ket ur valeadenn!

SKOUARNEG. — Da di Venou ez it? Ni, ivez, a ya di alies : ur pennad mat a hent a zo e gwirionez.

An NOTER. — Unan eus va merourion eo Yann Venou. Ha! Hennezh, mar gallfen krougañ anezhañ! Eñ eo a zo kablus m'emañ Irma er stad-mañ. Kent ar brezel e teue gwreg ar Menou-se bep lun du-mañ da zegas he vioù hag hec'h amanenn, ha bep beure da zegas laezh. Ur c'hras kaer e oa dezhe gallout gwerzhañ o zraoù deomp. Bremañ avat eo va fried kaezh a rank monet

d'o zi da gerc'hat pezh hor bez ezhomm, hag e pe briz! Va merourion!

FRIEG. — Gwelout a-walc'h a reer emaint o tastum arc'hant war ar maez.

AN NOTER. — O tastum arc'hant a grabanadoù, Frieg!

SKOUARNEG. — A rozelladoù, Aotrou Noter.

AN NOTER. — A baliadoù, Skouarneg. Hogen, siwazh din! lazhañ a raint Irma, va gwreg karet.

AN ITRON (*difallaet da vat, o lammat diwar hec'h azezenn*). — Ha va matezh neuze, aotrounez archerion! Va lazhañ a ray hounnezh ivez : va lakaat a ra da bennsaoutiñ. Ya, sed aze unan ha n'houl ken monet da gerc'hat hor pourveziou war zigarez ez eo risklus-bras, gouez dezhi, dougen ar seurt traoù-se dre an hentoù en abeg d'an archerion a vez o furchal ar seier hag ar paneroù. D'an toullbac'h e c'hallfe bezañ kaset, emezi.

FRIEG. — Gwashat gaou ez eo hennezh, Itron Piriou.

AN ITRON. — A! na gomzit ket din eus mitizhion.

FRIEG. — Ret eo da bep hini kerc'hat e damm boued eus lec'h ez eus, pa ne gaver mann er stalioù : an dra-se a ouzomp ervat. Ni? Herzel an dud war an hentoù en abeg da se? Biken, avat!

SKOUARNEG. — Ha koulskoude mar domp hiziv er c'hroazhent-mañ, n'eo ket da straniñ.

AN NOTER. — D'ober petra eta?

FRIEG (*prim*). — D'ober... d'ober kaoz kaer evel ma lavarec'h bremaik

AN NOTER (*O c'hoarzhin*). — Hahaha! An archerion evelkent a zo pabored. Setu aze ul labour tenn!

FRIEG (*izel da Skouarneg*). — Genaoueg!



SKOUARNEG. — Penaos?

FRIEG. — Muzelleg!

SKOUARNEG. — A! Nann!

FRIEG. — Nann? Teodeg, begeg!

SKOUARNEG. — Skouarneg, mar plij. Skouarneg hepken a vez graet ac'hanon.

AN ITRON (*d'he fried*). — Petra a leveront, Alfred?

AN NOTER. — N'ouzon doare, va c'haredig.

SKOUARNEG. — Ankouaet en devoa va anv, Itron.

AN ITRON (*o c'hoarzhin*). — N'eo ket fall an dra-se ; pegen fentus eo an daou archer-mañ!

AN NOTER (*d'e wreg*). — Penaos en em gavez, va bihanig?

AN ITRON. — Diskuizh on bremañ, Alfredig. Pa gari e c'hellimp derc'hel gant hon hent. Nerzh am bo da gerzhout betek ar gêr.

AN NOTER. — Deomp neuze, Irma.

(*Skouarneg a grog e paner an Itron d'he reiñ dezhi ha Frieg en hini an aotrou.*)

SKOUARNEG. — Dalit ho paner, Itron.

AN ITRON. — Bennozh Doue deoc'h, Lagadeg.

SKOUARNEG (*outañ e-unan*). — Lagadeg bremañ? Setu me greiet a-zoare! Prestik e vin Kofeg, Troadeg pe Reoreg, ha Skouarneg ne vin mui!

FRIEG (*a-raok reiñ e baner d'an noter*). — Mar kirit e c'hellit lezel ho paneroù ganeomp : brekemañ souden pa vo echu hon tro e kasimp anezho deoc'h d'ar gêr.

AN NOTER. — Ne dalv ket ar boan, paotred : diskuizh-mat ez omp ha kêr Blouskorn n'emañ ket a-bell ken. Hogen m'hoc'h eus c'hoant d'ober plijadur deomp, deuit emberr betek du-mañ da

evañ un tasad kafe, — kafe rik, — hag ur bannac'h hini kreñv a-gevret ganeomp goude koan.

Frieg. — O! re vat oc'h.

Skouarneg. — Monet a raimp, Aotrou Noter.

An Noter. — Mat, neuze e kontan warnoc'h. Ken emberr, paotred!

An daou Archer (*o saludiñ e-keit m'emañ an noter hag e bried o vonet kuit*). — Ken emberr, Aotrou Noter. Ken emberr, Itron Piriou.

An Itron. — Deuit eta, Aotrounez, ha na vankit ket. (*Ouzh he fried, en ur vale.*) Setu aze daou archer gwall-hegarat, Alfred.

## KENGOMZ VI

*Tra m'emañ an daou archer o komz e teu Yona Ar Bourdoneg tre dre ziadreñv al leur-c'hoari, war he gorregezh ha doare skuizh-bras dezhi. Gwisket eo evel merc'hed kozh ar c'hêrioù.*

Skouarneg (*o frotañ e zaouarn*). — N'hon eus ket kollet hon amzer, Frieg.

Frieg. — A gav dit? Evit c'hoazh n'hon eus paket den, daoust deomp da vezañ gwelet un toullad tremenidi!

Skouarneg. — Marteze a-walc'h! Hogen ur bannac'h hini kreñv hon eus gounezet, ha hini an noter ne dle ket bezañ fall. P'eo ken rouez ar bannac'hoù lipous, sed aze un dra ha na ray ket a zroug deomp, ha ne ray!

Frieg (*da Yona Ar Bourdoneg p'emañ o vonet da dremen e-biou dezhañ*). — Hepala, plac'h kozh! Da belec'h emeur o vonet?

Yona (*spontet*). — D'ar gêr, aotrounez. Ha poent



din monet, rak ar vugale a dle bezañ erruet pell a zo eus ar skol ha n'eus den ken eno d'o gortoz abaoe m'eo marvet va merc'h, o mamm. O zad, evel a ouzoc'h, aotrounez, prizoniad eo.

Skouarneg. — N'emaomp ket amañ da glevout randonerezh gwrac'h kozh; da sellout petra a zo er baner a zougit ouzh koubl ho prec'h, ne lavaran ket.

Yona. — Va digarezit, aotrounez, mar em eus ho tiaezet o kontañ deoc'h va doare; ken tenn ez eo deomp bevañ avat gant an nebeut peadra a van ganin ha pevar a vugale da vagañ. Mar bije va mab-kaer aze!

Skouarneg. — Peoc'h gant ho rac'hoanerezh, maouez. Diskouezit kentoc'h, a c'hourc'hemenner deoc'h, ar pezh a zo en ho paner.

Frieg. — Gwellañ hoc'h eus d'ober eo sentiñ, plac'h kozh.

Yona. — N'edon ket e soñj da stourm ouzhoc'h: n'eus mann da damall din moarvat. (*O tigeriñ he faner.*) Sellit! Nebeut a dra a zo enni : ar paourkaezh tamm amanenn, ul lur anezhañ, a vez gwerzhet din bep sizhun e ti Franseza Bennarc'hoad, pa ne gavan ket e kêr evit va zikedoù. Ha petra eo se evit pemp a dud?

Frieg. — Petra eo se? Disentiñ ouzh al lezenn an hini ez eo. N'hoc'h ket hep gouzout ez eo difennet kerc'hat amanenn hoc'h-unan diwar ar maez.

Yona. — Va Doue!

Skouarneg. — Pegeit a zo ez it evel-se da brenañ amanenn?

Yona. — Ur bloavezh bennak a zo.

Skouarneg. — Ur bloavezh!

FRIEG. — Div sizhun ha kanter-kant!

SKOUARNEG. — Daou lur amanenn ha hanter-kant a ra se eta!

FRIEG. — Arsa, maouez! Marc'had du eus ar gwashañ hoc'h eus graet aze! (*O tennañ e follenneg hag e bluenn-blom*). Pe anv hoc'h eus?

YONA. — Yona Ar Bourdoneg, intañvez Klec'h.

FRIEG (*o skrivañ*). — E pelec'h emaoc'h o chom?

YONA. — E Plouskorn, straed Paris.

FRIEG (*o tistagañ war he lerc'h a bep ma skriv*). — Straed... Paris. Mat! Ha bremañ deuit ganeomp! En archerdi e tiskleriot ho toare.

YONA. — Ho pezet truez ouzhin, ouzh va bugale-vihan. N'am c'hasot ganeoc'h evit ken dister dra: Klask bevañ ma re vihan n'em eus graet ken! N'eo ket se disentiñ ouzh al lezenn, a gredan; n'eo ket marc'had du!

SKOUARNEG (*garv*). — Eo!

YONA. — Ul lezenn fall eo hounnezh neuze pa harz ouzhimp da zebriñ.

FRIEG. — Taolit pled ouzh ho komzoù, maouez, ha deuit ganeomp: n'hon eus ket amzer da goll ouzh ho klevout. Daou lur ha kanter-kant amanenn hoc'h eus prenet hoc'h-unan ha monet a-enep d'al lezenn eo an dra-se! Marc'had du hoc'h eus graet! Setu a gousto ker deoc'h. Alo, deuit!

YONA (*o tifronkañ*). — Va Doue! Va faour kaezh bugale o-unan er gêr... Penaos e rin-me? Petra a raint?

(*Monet a reont kuit o-zri war-du diadreñv al leur-c'hoari, an hini gozh kreiz etre daou baotr an Urzh, endra 'mañ ar gouel o kouezhañ goustadik.*)

(Du, 1943.)



# LENNEGEZH VREZHONEK BREIZH-VIHAN

## *gant Kelennerien OBER*

STEUENN:

*Brezhoneg kozh.*
*Brezhoneg krenn.*
*Brezhoneg a-vremañ hag ar skrivagnerion nevez.*

### I. — BREZHONEG KOZH PE HENVREZHONEG

Ar faltazi hag ar galon eo daou lusker ar skrivagner. Hogen ar bobl divroet eus inizi ar Gwalarn a zegase da ledenez Arvor an hevelep faltazi binvidik ha mibin hag he doa aozet marvailhoù-meur al lennegezh keltiek kozh. Dismantroù an Enezenn, an divroidi o kuitaat, ar vro nevez hag ar bobl nevez o sevel, glac'har mantrus ha goanag splann, a oa peadra da binvidikaat c'hoazh ar faltazi ha da deneraat ar galon. Ouzhpenn-se,

o yezh a oa bet miret a-benn neuze en Enezenn gant hir implij skrivagnerion evezhiek ouzh kaniri ha luskell ar gerioù. Temzet mat e oa an doareoù e penn kentañ hon istor evit un eost a skridoù kaer.

Petra ' c'hoarvezas? N'hellomp ket gouzout ez eeun; setu amañ an arroudoù a chom ganeomp :

1) Levezon an « danvez brezhonek » (romantoù brezhonek; « Lais » Mari A Vro-C'hall, a ziskler a-wechoù anv an oberenn a dro e galleg) hag ar spered breizhek (teneridigezh, sevended, doujañs ouzh ar vaouez) war lennegezh Europa er c'hantvedoù war-lerc'h.

2) Pinvidigezh ar werzaouriezh a gavor diwezhatoc'h. Kalz eus yezhoù Europa, e-touez ar re a zo er pal uhelañ, n'o deus biskoazh gallet gwerzaouañ nemet hervez reolennoù treut, dibleg hag arabadus; hogen hor reolennoù kozh-ni a wri ar vogalennoù, a-raok pep troc'h-gwerzenn hag en dibenn, en ur c'horoll klotennoù diabarzh ha diavaez, harpet c'hoazh gant kengan ar c'hensonennoù. Ha peogwir ez adkaver ar reolennoù-se e kembraeg, ez int-i un testeni a-belec'h e teu hor gwerzaouriezh, hag e oa bev en amzerioù kentañ, daoust dezho bezañ goullo bremañ a skridoù.

Rak skridoù kentañ hol lennegezh a zo bet kollet holl pa zeuas an Normaned. Gouzout a reomp hepken int bet barrek da c'hwezhañ tan an awen en Europa gant taolioù kaer Arzur, klaskadeg ar Graal Santel ha karantez Tristan hag Izola. « E-pad ma lide aotrounez c'harv an XII$^{vet}$ kantved lórc'h o nerzh en ur selaou kanaouennoù gouez ar « jongleurs », e sourras a-ziabell, diouzh tu an Arvorig dianav, ur mouskan diglev betek neuze ; an eneoù souezhet a sioulaas ; an itronezed, skuizh gant taolioù kleze, a selaouas gant dudi ar vouezh lirzhin hag an delenn a vere war



ar c'halonoù, ar goulou dreist-natur a sile kuñv da adstummañ stern ar vuhez pemdeziek ; hag an Huñvre geltiek... a baras e-kreiz ar bed romanek, gant hec'h ambrougadegoù morwragez, marc'heion klaskerion-vrud, ha karidi losket gant o c'harantez. » (Taul TUFFRAU, *Les lais de Marie de France.*)

Hini ebet eus an oberoù-se n'eo bet adkavet betek-vremañ e brezhoneg.

## II. — BREZHONEG KRENN (*XI$^{vet}$-XVII$^{vet}$ kantved*)

Pemp kant vloaz digomz a zeuas war-lerc'h an disdekvet kantved. Re aes, siwazh! eo d'an istor displegañ perak. An Normaned, da gentañ, a vac'has ar vro. Ha d'an XII$^{vet}$ kantved, tiegezh an Duged a wad breizhat o vezañ aet da get, ne voe ken komzet brezhoneg el lez, hag ar brezelioù herezh, iset gant an diavaezidi, a lede ar vro dindan dreid soudarded vezv Bro-Saoz ha Bro-C'hall.

An oberoù kentañ deut betek ennomp a zo oberoù un amzer a ziskar. Ar yezh anezho a zo ur yezh ijinet ha difetis, gant gerioù gallek digompren d'ar bobl strewet enni a-leizh. Koulskoude, a-hed ar Pasionoù diziwezh-se (*Burzhud bras Jezuz*) ar misterioù diniver (*Buhez Santez Nonn, Santez Barba,* h. a.) ar barzhonegoù (*Tremenvan an Itron Gwerc'hez Maria, Pemzek levenez Maria, Buhez Mabden, Melezour ar Marv,* h. a.) ez ankounac'ha a-wechoù ar skrivagner e yezh ken « desket » evel m'eo diwir, hag e komz didro hag eeun en ur poz a zoare. Ma ne hañval ket bezañ dalc'het koun eus lennegezh kozh ar vro, ma ne ver danvez ebet nemet an hini a gaver neuze en Europa a-bezh, en deus miret da vihanañ ar werzaouriezh

kozh hag hec'h holl binvidigezh. Ober a ra dezhi reudiñ dirak ar marv ken kriz :

*Eno coff ha queyn ez breiny*
*Treyt ha penn, hac ez dispenny*
*Lagat ha fry ha goazyet...*

Ober a ra dezhi c'hoarzhin ivez : er Basion, pa c'houlenn an ostiz laezh, e respont e vevel dezhañ ne gaver ken un dakenn, rak holl eo aet

*da ober bec da Rebecca !*

Selaouit dreist-holl ar werzenn-mañ ken dous, ken tener gant he c'hengan :

*Daoulagad lemm livris 'vel lano ul lenn lor...*

Evel m'emaint, skridoù ar Grenn-Amzer a zo enno, ouzhpenn un dibab eus ar pennadoù kaerañ, skouerioù eus hor gwerzaouriezh-ni. Bleunioù ha frouezh hol lennegezh n'emaint ket eno ; ar gwrizioù anezhi avat a zo, evit un darn ; evit pezh a sell ar yezh. Evit pezh a sell ar menozioù hag an doare santout, n'eo ket al levrioù eo o deus o miret betek ennomp.

Nevez ' zo, o deus c'hoantaet ar varzhed tostaat ouzh ar gwerzaouañ kozh. Ar yezh n'he deus ket kemmet nemeur abaoe ar XVI^vet kantved, ha ne vo ket re ziaes dezho moarvat.

## III. — BREZHONEG A-VREMAN

Brasañ si ar misterioù kozh eo eta bezañ skrivet en ur yezh diwir, ijinet. Ar brezhoneg lennegel (ne gomzomp ket amañ eus an tabut etre brezhoneg « chimik » ha brezhoneg « bev »), evel m'hen kaver a-viskoazh e levrioù ar gwellañ skrivagnerion, eo yezh ar bobl, skarzhet diouti he fall



implijoù, pinvidikaet, hervez ar ret, gant gerioù kozh, pe c'herioù nevez, pe amprestoù digant ar yezhoù all, kembraeg pa c'heller, galleg aliesoc'h. Met evit skrivañ ar yezh-se, harluet eus ar skolioù, e ranke pep hini poaniañ hir ha start. Diboaniusoc'h e oa mont a-du gant an avel, hag en em lezel da vont da heul lanv ar galleg desket er skol. Ar gerioù gallek a vastaras eta e-pad pell amzer skridoù ar skrivagnerion ha prezegennoù ar brezegerion. Ar werzaouriezh kozh, c'hoazh ouzhpenn, a felle dezhi klotennoù e-leizh, diabarzh ha diavaez. Gant liested ha disheñvelidigezh ar vogalennoù brezhonek,e oa diaes a-walc'h kavout kemend-all a glotennoù, tra ma oa aes-tre e galleg, gant niver bihan an deveradurioù-gerioù.

Gant o galleg distreset, skridoù ' zo bet, e-pad kantvedoù na oant nemet un trefoedach euzhus. Ar bobl koulskoude, naon dezhi da vagañ he spered, o lenne hag o adlenne : *ar Pevar Mab Emon* a zo ur skouer...

Kement a cholori o deus graet ar skrivagnerion nevez gant an doare-skrivañ-se abaoe pemzek vloaz ' zo, ken e sav c'hoarzhadeg adalek ma klever bremañ an disterañ frazenn eus ar brezhoneg-kador-se, anvet ivez « brezhoneg person », en enor d'ar re o deus graet marteze war un dro ar muiañ a zroug hag ar muiañ a vad d'ar brezhoneg e-touez ar bobl. Abaoe *Gorsedd Digor*, Jakez Riou, eo klañv-fall ar « brezhoneg person ».

Rak ar yezhoniourion o doa graet a-benn neuze o labour. E 1464, e voe embannet *Catholicon* Jehan Lagadeuc, ur geriadur brezhoneg-latin-galleg evit deskiñ latin ha galleg da gloer Breizh-Izel. E 1626 *Dictionnaires et Colloques français et breton*, geriadur ha divizoù gallek ha brezhonek, evit skolidi kelenndioù Kemper ha Gwened. An Tad Maner (misioner, 1606-1683) a embannas

ur c'hatekiz, ur yezhadur, ur geriadur, a eeunaas an doare-skrivañ, a zegasas giz ar *c'h* (*ch* germanek), a startaas lezennoù ar yezhadur, hag a zilezas ar werzaouriezh kozh re ziaes d'e veno. Pemp bloaz ha tri-ugent goude levrioù an Tad Maner, hag eo deut diwarno doare-skrivañ Treger-Leon-Kerne, rannyezh Wened a voe savet lezennoù eviti ivez e geriadur Per A Châlons, person Sarzhav, hag en hini « M. de l'A. ». Stadoù Breizh a lakaas moulañ e 1732 geriadur gallek-brezhonek an Tad Gregor a Rostren, hag e 1738 e yezhadur, pinvidikoc'h ha sklaeroc'h o daou eget ar pezh a oa bet graet betek neuze. War alioù an Tad Gregor hag an Alaman desket Sussmilch, an Tad Dom Pelletier eus urzh Sant Benead a labouras e-pad tregont vloaz war e c'heriadur-orin ar gerioù, ma tiskoueze ennañ kendalvoudegezh ar gerioù brezhonek hag ar gerioù kembraek pe iwerzhonek, hag e c'heriadur ivez a voe moulet gant ar Stadoù.

Ar Gonideg koulskoude eo a zo bet gwir « Dad ar Brezhoneg ». A-hed ur vuhez taolet ha distaolet (mat eo avat lamet ar pezh en deus ijinet evit kaeraat ar wirionez) e-pad amzerioù trubuilhet an Dispac'h, Napoleon, ha distro ar Rouaned, hag eñ a bep eil chouant, divroad ha merour ar c'hoadoù en tu all d'ar Roen, Ar Gonideg a grouas un doare-skrivañ reizh, a c'hlanaas ar geriadur, a resisaas ar yezhadur, a droas ar Skritur Sakr. E droidigezh, siwazh, ne voe ket kavet mat gant an Eskibion.

Levezon Ar Gonideg a levias holl lennegezh ha yezhoniezh an XIX$^{vet}$ kantved betek an amzervremañ. E ziskibled, ar c'horonal Troude, Milin ha Kervarker, a embannas ar re eus e oberoù a oa chomet diembann, a savas geriadurioù all, yezhadurioù, levrioù-deverioù-skol. Hag ar veleion



Guillome hag Ar Bayon, an Ao.Ao. Guyot, Jomard hag Ernault a rae kemend-all evit Gwened.

Ganto ha gant ar re a zalc'ho da labourat war an dachenn-se (An Ao. Hingant, an Ao. Clerc, an Ao. du Rusquec, an Ao.Ao. Guillevic hag Ar Goff, h. a.), eo bet dastumet hogos holl c'herioù hag holl droioù-lavar ar bobl, daoust pegement ez eus eus ar re-mañ. Merket o deus perzhioù pennañ ar yezh : kemmadurioù an anvioù hag an anvioù-gwan ; stumm-boaz ha stumm-lec'hiañ ar verboù-skoazell ; ha dreist-holl tri zisplegadur pep verb, ken er stumm-ober, ken er stumm-gouzañv.

Adalek ar XVI$^{vet}$ betek an XIX$^{vet}$ kantved eta eo bet dilezet ar brezhoneg gant al lennegourion. Arabat lavarout re evelkent : war-dro kreiz an XVIII$^{vet}$ kantved e skrive Paskal Kerenveier *Ar Farvel Goapaer*, da skouer. Met ar yezh, dre na oa ket kelennet, a oa ret da dud a youl vat he difrotañ. Hogen ar pezh n'eo ket bet graet gant renerion spered ar bobl, a zo bet graet gant ar bobl hec'h-unan; barzhonegoù glan o yezh, ha barzhoniezh enno e-leizh. Ar magadur-spered dre al lennegezh, a oa aozet e broioù all ' zo gant strolladoù skrivagnerion, pe salioù-degemer an itronezed, ha tabutoù aotrounez dilabour. E maezioù Breizh, aozerion dianav, berr a-wechoù, bras a-wechoù all o ijin, a gane er beilhadegoù, en euredoù, er foarioù, en tantadoù. Ar pesketaer a gane en enor d'e vag, al labourer a glemme war e vicher start, hag ar c'hlasker-bara, evit un aluzon a gane gwerzioù ar pirc'hirinajoù, sonioù a garantez, torfedoù, marvailhoù an amzer dremenet. Ur barzh dispar, Hersart Kermarker, en deus dibabet ar pennadoù-se ha lakaet eürus, gant e levr *Barzhazh Breizh*, kerkoulz ar skiantelourion ha tañvaerion ar varzhoniezh. Ar re gentañ a zo

bet lorc'h enno o pulluc'hañ dindan bennadoù-skrid desket-meurbet ar pezh en doa lavaret : ne rae, emezañ, nemet adskrivañ kanaouennoù ar bobl evel m'edont, tra m'en doa alies o adveret. An eil rummad o deus anaoudegezh vat dezhañ pa en deus « roet dimp ul labour lennegezh dudius e-lec'h ul levr skiantek arabadus ».

Ur gwir vor a varzhoniezh eo *Barzhaz Breizh*. An dud veur, Sent, Kadourion ha Barzhed, an natur, buhez ar vro hag an tiegezh a zo ennañ. An Duzig a zo o chom en e di savet e kelc'h dour ur feunteun vihan, strink he mogerioù, hadet bleun nevez war he fallenn-man. An achantour a zeu e-maez beure mat gant e gi du da glask vi ruz an naer-vor e toull ar roc'hell, e-touez eon an aod. Ar gadourion a zistro eus an emgann « kalon evit lagad! penn evit brec'h! gwad evit daeroù! ». Kan ar gwin, an tan, an dir, a ganont. Koroll ar c'hleze glas a gorollont, ar c'hleze gouez, ar gwad ruz ha druz :

*Gwin ha gwad a vezv*
*Neb a ev !*

Ar goulmig wenn a zo o wiriñ war ar garreg; an eostig a gan en noz; al louarn barvek a glip er c'hoad. An dud a c'houzañv hag en em zrailh : menec'h ruz spontus, bourc'hizion a zo a-du gant ar C'hallaoued, gwall-baotred hag emañ an tasmantoù war o lerc'h, peorion gaezh an Aotrou Doue, Chouanted ha Re C'hlas, betek ar re zaonet en ifern, hag an Anaon kaezh er Purkator. Ar vuhez a zo garv, adalek oad ar bugelig souezhet gant pep nevezinti betek hini an den kozh a red e zaeroù war e varv gwenn en ur lintrañ evel ar glizh war al lili. Garv eo evit ar Breizhad abaoe m'emañ, pleget dindan an diavaezour, o luskellat ur c'havell goullo. N'eo klouaret nemet gant tene-



ridigezh ar garantez, harp ar Sent kozh, esperañs ar Baradoz :

*Nijal di a garfen*
*Evel ur goulmig wenn*

Kermarker en doa lavaret ez adskrive oberoù-pobl, hag ar pezh en doa graet e gwirionez a oa aozañ oberoù nevez gant danvez ar bobl. Ar re all war e lerc'h a reas pe an eil pe egile. Darn a redas ar maezioù evit klevout gant ar re gozh evel Marc'harid Fulup « Gwerzioù » ha « Sonioù » : Kellien hag An Uhel eo ar re anavezetañ. Darn all a grouas hervez ar skouerioù-se kanaouennoù nevez; evel *Kêr-Iz* Olier Souvestr, anavezet hiziv gant an holl. E bloavezhioù diwezhañ an XIX^vet kantved en em vodas an darn vuiañ eus ar varzhed-se evel barzhed Kembre en ur « Gorsedd » hag eo bet an eil Drouiz-Meur anezhañ, Erwan Berthou, ur barzh a ijin. Eñ eo a strollas an danvez a blijas dalc'hmat da Skol ar Varzhed : danvez breizhek hepken, troioù-lavar poblek ha blaz warno ; enebiezh dibleg enep Bro-C'hall ha Bro-Saoz :

*Lonkañ, adlonkañ kalonad,*
*Ha lakaat dour bemdez 'n hor gwad !*
*...Harlink am eus em ivinoù,*
*Va dent a skrign en am genoù,*
*Va c'halon, 'n ur parkad brulu,*
*A lamm d'ar pevar c'haloup ruz!...*

ha teneridigezh klouarik a-walc'h, er c'hontrol, adalek ma komzer eus Breizh. Alies e veulont unaniezh ar broioù keltiek. E pevar c'houlz eus istor Breizh e kavont ivez danvez-barzhoniezh. En amzer gentañ, Breizhiz, gouenn c'hlan ha dibleg, a dec'h kentoc'h eget chom dindan ar Saozon, tra m'o deus pleget ar C'hallaoued d'ar Roman

garv, d'ar Frank, d'ar Yuzev kromm ha lart. War zimeziñ an dugez Anna, e skuilh ar Varzhed daeroù pe vallozh. An Dispac'h bras eo bev c'hoazh an eñvor anezhañ (kontadennoù war an Dispac'h eo e kaver ivez an aliesañ e komz plaen). An amzer ma veve ar skrivagnerion, gant keuz d'an amzer dremenet, ha gant esperañs ec'h advevo ar Vro, a zo un amzer a reuz. An amourousted ivez a zihun awen ar Varzhed, ha nebeud anezho o deus ankounac'haet kanañ o « dousig koant ». Ha Breizh muioc'h c'hoazh. Paris, « Par-Iz brein, Poull ar C'hlogor », a vo beuzet en tan. Breizh avat, a zo evito un douar kaer ha santel, ur werc'hez, hag e vo torret e benn d'an diavaezour a fello dezhañ he gwastañ : « Diere ' vo, pe ' vo brezel ».

Poblek ha brogarour eo an oberoù-se eta hed-ha-hed. Birvidik an amzer dremenet a adkonter enno, taer o youc'hadennoù-kounnar, farsus ha buhezek o marvailhoù (Milin ha Krog), ha pa zisplegont buhez ar bobl e barzhonegoù, (*Livr el labourer*, gant an Ao. Guillome; *Foer Veriadeg*, gant an Ao. Mary), pe e romantoù (*Bilzig*, gant F. Al Lay) pe e kontadennoù a bep doare (*Pipi Gonto*, gant Erwan Ar Moal). Met o studioù-spered a zo diwir, ha graet holl diouzh ur patrom divizet. Ar Breizhad n'eo enno nemet un den glac'haret ha melkoniet, ur c'horf nerzhus trec'het gant un ene klañvidik. Pa vez en harlu, e huñvre e Breizh, ha pa vez er gêr, e huñvre en amzer dremenet evit digeuziañ e galon mantret gant mac'homerezh an estren war ar Vro. Ken batrom heñvel all eo an taolennoù ; dilhad, koefoù, gouelioù ar bobl, reier an aod, tourioù dantelezhet, brug ruz ha lann alaouret, setu dalc'hmat an danvez anezho.

Ar yezh, e-keit-se, a c'houneze tachenn, ke-



laouennoù trimiziek, miziek, sizhuniek, a veze-krouet, ha kelaouennerion skañv o fluenn a skrive : Loeiz Herrieu, Erwan Ar Moal, Boscher, an Ao. Perrot. Ha c'hoariva ar bobl, bet stank an oberoù anezhañ a-viskoazh, a glaske an tu da adnevesaat (*Nikolazig*, gant an Ao. Bayon).

Abaoe Kervarker koulskoude ne oa bet, e-touez ar skrivagnerion ampart-se, skrivagner dreist ebet, pa darzhas daou varzh-meur : Yann-Ber Kalloc'h ha Tangi Malmanche. Kalloc'h, ganet en Enez Groe, lazhet er brezel e 1917 da 29 bloaz, en doa savet ul levrad barzhonegoù war an hevelep danvez evel ar varzhed en e raok : orin keltiek hon Tadoù, « a oa bras, kabestr ebet n'o doe »; gweledigezhioù ha diouganoù; mallozhioù war ar mestr gall; karantez tener evit Breizh e-lec'h ma peder, e-lec'h ma poanier; tristidigezh ar C'helt; an harlu e « teil ar gêr vras »; ar baourentez, ar marv. Met gant ar c'hrisoc'h ma 'z eo, skoet ha diskoet eus an dizesper er fiziañs kristen, gant e feiz o tridal, gant e arouezioù tennet eus ar Skritur Sakr, eo disheñvel Kalloc'h diouzh ar Varzhed kozh; gwiroc'h eo, ha fromusoc'h. Disheñvel eo dreist-holl en e varzhonegoù diwezhañ, kalz anezho e komz-plaen kempouezet, savet gantañ e-pad brezel 1914. Ur bedenn hag ur vreutadenn virvidik evit Breizh eo an hini gentañ, en abeg d'ar pezh he deus bet graet evit Doue ha dre ma klask uheloc'h eget ar bed-mañ. Er re war-lerc'h, e tro e venozioù a-daol-trumm : stlejet gant arnev al lazhadeg, e kredas e embannoù Bro-C'hall, er brezel evit Frankiz ar Pobloù Bihan. Krediñ a reas e oa un « heol nevez » o vont da sevel war Vreizh. « Arc'hoazh e vo kaer 'ar ar Bed » p'en devo « en Anken kavet ur Pried ». An Anken hag an Ankoù a gavas ennañ ur pried ; hogen an heol nevez ne savas ket, hag an den-se,

aonezonet dispar a spered hag a galon, falc'het e-kreiz e yaouankiz, a zo bet kollet evit Breizh, un delienn ouzhpenn, ha netra ken, e « Koroll an deil marv ».

Dre ma n'hellent ket nac'h ijin-meur Kalloc'h, e kavas bruderion Bro-C'hall an tu da gomz eus e oberoù-brezel hepken, ha setu eñ, tra souezhus, moulet e anv ha studiet e skridoù er c'helaouennoù gallek. Hogen, e-keit-se, e chome dianav ur skrivagner all, nevez e pep doare, da Vreizhiz o-unan : Tangi Malmanche eo hemañ. A-bell e oa o chom ha dizarempred e veve. Ma vije bet ur strollad bennak ouzh e heul, e vije bet lennet e bezhioù-c'hoari e korn an oaled evel *ar Pevar Mab Emon* rak e yezh ar bobl e skrive. E werzennoù gwevn ha dishual, e pleg enno ar gerioù, evel n'o doa pleget c'hoazh dindan dorn den ebet. Gant an disterañ pilhoù e ra mantelloù voulouz ha seiz. Ardoù ebet. An den dizesk a zo barrek d'e gompren. Pinvidigezh ar c'hlotennoù hag ar c'hengan, kuzhet a-wechoù dindan ur yezh laosk dre forzh bezañ aes. Met ar pep pouezusañ eo en doa adkavet Tangi Malmanche ar c'hoariva keltiek hag an arouezelezh, ar vuhez kuzh, c'hoant ar ouenn. Barzhoniezh e bezhioù-c'hoari a c'han diwar an dianav, pe gentoc'h ar fals-anav. Garv ha gouez, pe dener ha speredel, an dud a ro-eñ buhez dezho a anavez ur wirionez na weler ket, gwiroc'h eget ar wirionez a weler. Bez' ez eus anezho Paganiz peñseerion; soudarded gouez a fell dezho kroc'hen ar C'hallaoued da roched hag o bouzelloù da c'houriz; Salaun, anvet Ar Foll, karour ar Werc'hez ; Gurvan, ar marc'heg estrañjour, brezelour kadarn, pinijenner kriz dindan e ouel du, e bried o krediñ eo intañvez, hag o 'n em lazhañ evit mirout a zimeziñ d'an « estrañjour »-se, ur mintinvezh Sul-Fask; ur sodez kozh



a zastum en he sac'h eneoù ar voraerion veuzet; ur werc'hez dizroug a gemer ur martolod peñseet evit mab roue ar broioù-pell; ur yamm oc'h aozañ da noz an Anaon koan « an ene naoniek ».

E krizder hag e barzhoniezh kevrinus Tangi Malmanche e kavo lennegezh Breizh hec'h andon hiviziken.

## AR SKRIVAGNERION NEVEZ

Gant oberoù-lennegezh, ha netra ken, daoust pegen kaer dezho bezañ, n'helle ket ar brezhoneg derc'hel e grog er bed a-vremañ. Ar skiantoù, an ardivinkoù, ar brudañ-menozioù er c'helaouennoù hag er votadegoù, a oa ezhomm gerioù nevez evito. Digelenn ar yezh, hag enebet gwashoc'h-gwazh gant renerion Bro-C'hall, e troe e trefoedach. Ar vourc'hizion a c'hallege, ha darn eus ar skrivagnerion, evit bezañ komprenet gant al lennerion dizesk, a adveske gant o brezhoneg gallegachoù ar Grenn-Amzer. Hag ar vrizhyezh-se, ouzhpenn, ne oa bet biskoazh skarzhet eus an darn-vuiañ eus al levrioù-relijion.

Ur boulc'her-labour ha n'eo deut nag ar gozhni, nag an enebiezh, nag ar c'hleñved, nag an dallentez a-benn anezhañ, Fransez Vallée, a begas war ai labour evit lakaat ar brezhoneg barrek da lavarout pep tra gant gerioù fonnus ha resis. Diskouez a reas e c'helle ar yezh, rakgerioù ha dibenngerioù dezhi a-leizh, displegañ gant devaraduriou betek ar menozioù mibiñañ. Pelloc'h c'hoazh e fellas dezhañ mont, resisaat-strizh ar yezhadur hag an doare-skrivañ, unvaniñ ar rannyezhoù. Eus ar « Sketla Segobrani » savet gant Fransez Vallée ha Meven Mordiern, eo e tennas

Roparz Hemon ar yezh lennegel a-vremañ. Roparz Hemon ivez eo a embannas evit tud desket ar gelaouenn *Gwalarn*, o toullañ evel-se dor d'ar skrivagnerion. Re nevez a ziwanas, re gozh en em unanas ganto, ur strollad politikel savet evit frankiz ar Vro a alias e izili da studiañ ar yezh, kalz oberoù a voe embannet. Re bell emañ gerioù ha frazennoù ar skrivagnerion nevez diouzh ar bobl evit bezañ aes ha sklaer dalc'hmat. Met pa vez meret gant skrivagnerion evel Roparz Hemon ha meur a hini all, e vez barrek ar yezh nevez da zisplegañ ar menozioù uhelañ hep feukañ den.

Danvez o oberoù n'eo ket breizhek hepken, evel ma oa en o raok. Keltiekoc'h eo, avat. An amzerioù kozh keltiek a studiont (*Notennoù diwar-benn ar Geltek kozh*). Skridoù kaerañ Iwerzhon ha Bro-Gembre a droont. Diwar-benn an amzerioù kentañ, e savont levrioù en o fezh, evel *Kan da Gornog* Youenn Drezen, hag ar *Sketla*, un doueoniezh keltiek anezho. An amzer da zont, ha n'eo ken an amzer dremenet, eo diazez levrioù evel *An Ao. Bimbochet e Breizh*. Pa studi ar skrivagnerion yaouank stad Vreizh, ne welont peurliesañ nemet an tu fall ; war ar skridoù kozh e reont fae; ouzh ar Gorsedd e reont goap, o tamall dezhañ e lazh « Spered Breizh » evit lakaat ur verc'hodenn en e lec'h; d'ar bobl e tamallont sioù e-leizh, hag e youc'hont int troet-mat da adkrouiñ pep tra.

Anaout ez-eeun ar bed kozh hag ar bed a-vremañ eo unan eus palioù an adkrouidigezh-se. Rak-se, ez eus bet troet e brezhoneg skridoù gresianek kozh, germanek, saoznek, italianek, rusianek ha japanek zoken. Studiadennoù war vroioù eus pevar c'horn ar bed a zo bet embannet ivez.

A bep tu eo bet ledanaet tachenn ar yezh. E-pad



ma talc'he darn gant ar marvailhoù-pobl ha da zezrevell buhez ar werin (*An Tornaod*, gant Paotr-Juluen), re all a skrive war ar c'henwerzh (Gwerchet), war ar yezhoù (Meven Mordiern), war an arz (*Ene al Linennoù*, gant Langleiz), war ar brederouriezh (Maodez Glanndour ha Roperzh ar Mason), war holl gudennoù ar vuhez (Roparz Hemon : *Ur Breizhad oc'h adkavout Breizh*). Pennoù an Iliz a zic'halleka ivez al levrioù-katekiz ha kantikoù. An Ao. Uguen hag an Tadoù Kabusined a embann levrioù-oferenn hag aviel e brezhoneg yac'h. Ur gelaouenn prederouriezh ha feiz a vez embannet. Ur *Ventoniezh* a zo bet moulet. Meven Mordiern en deus savet ur *Ragistor*.

E-touez kemend-all a skridoù, an oberoù-lennegezh a zo anezho dreist-holl c'hoariva, barzhoniezh ha kontadennoù.

Ar c'hoariva a zo techet da gemer skouer war Dangi Malmanche. Aroueziel eo (*Nomenoe-oe*, *Koroll ar Vuhez hag ar Marv*, *Meurlarjez*). Barzhoniezh a zo ennañ ivez. Fromus eo (*An div zremm*, gant Langleiz), pe farsus (*Gorsedd Digor*, gant Jakez Riou).

Ar varzhoniezh, ar pep anatañ er stumm anezhi eo e klask dibaouez un doare-gwerzaouañ nevez. Tamm-ha-tamm e tilez ar gwerzaouañ europat diazezet war ar pouez-mouezh hag ar c'hlotennoù-dibenn, evit tostaat ouzh ar gwerzaouañ brezhonek kozh gant e gengan hag e glotennoù-diabarzh. An danvezioù avat a zo disheñvel diouzh an eil oberenn d'eben. Talvezout a ra ar boan ober evezh koulskoude ne skriv ket alies ur barzh e Breizh hiziv hep ma vefe an dour dindan e sell :

*Un dra all, Iribe, ar mor...*
*Hag un dra all, Iribe, ar glav...*

a zispleg d'un Euskarad unan eus paotred levrioù

Youenn Drezen. Ha war an diazez fiñvus-se en em zispak kudenn ar vuhez hag an tonkadur, e-giz ur veaj pe e-giz redadenn an amzer (*Pirc'hirin ar Mor*, gant Roparz Hemon; *Ar Boudedeo*, gant Kenan Kongar; *Nozvezh Arkuz*, gant Y. Drezen; ha dreist-holl un oberenn don ha kreñv, *Imram* gant Maodeg Glandour).

Ar c'hontadennoù n'o deus ket an hevelep talvoudegezh dibar. Berr int peurvuiañ, hervez skouer Jakez Riou. N'eus ket enno a studioù-spered hir; un darvoud-spered pe galon a ziskuilhont, pe a-wechoù un darvoud pemdeziek gant e dalvoudegezh-spered pe galon, en un diverrañ fromus, taolenn ha taolenn evel ur pezh-c'hoari. Ranngalon-garantez, gouzañvet evel ur blanedenn ret, a vez alies an danvez anezho.

Er romantoù evel er c'hoariva, e ranker lakaat en ur renk a enor an oberoù aroueziel. Levr kaer Youenn Drezen, *Itron Varia Garmez*, a zo kentoc'h unan eus ar c'hontadennoù emaomp a-baouez komz anezho, kresket ha pinvidikaet betek dont da vezañ romant, diazezet war ar vuhez. Er romantoù aroueziel n'eus hual ebet ken war ar faltazi. X. Langleiz a ijin un enezenn n'eo an dud enni nemet binvioù bev. N'eo mui ar c'horfoù nemet livnioù pe veskerezoù-simant. An eneoù, diframmet diouzh ar c'horfoù, a zo moredet e goueled ur puñs, betek an deiz ma teu sell ur plac'h yaouank, miret ganti hec'h ene ha dieub c'hoazh diouzh gwaskerezh ar Skiant, d'o dihuniñ — ha dihun ar spered a ziskar en un taol ar bed hollskiantel-se ha mouger-spered.

Roparz Hemon en doa diskouezet skouer d'ar romantoù aroueziel. En eil lodenn eus e *Aotrou Bimbochet* ker brudet, e kav Bimbochomaros, ur brezelour kelt anezhañ o varc'hekaat dre ar C'hornog, Barzhed hag o deus lazhet « Spered



Breizh », kelaouennerion hag e taly o c'helaouennoù da vagañ al loar, Enez an Euzhadenn Lous Enez ar C'hopridi hag Enez ar Saverion Bernioù Mein, met an Aotrou Bimbochet, deut war-dro ar bloaz 2.000 d'ober ur brezegenn e Brest evit goulenn an harzoù roet da Vro-C'hall pe gant an natur pe gant Julius Kaesar, diaes eo gouzout gant pehini anezho, — a gav ur Vreizh diluziet diouzh « liammoù sakr » ha « magadur santel » an estren, na virer enni an tiezigoù hanter-gouezhet en o foull nemet evit derc'hel soñj eus « mare ar C'hallaoued ». « Urzh ha yec'hed a oa dre-holl, ha peoc'h ha levenez ».

# ZEUSS OBEROUR AR " GRAMMATICA CELTICA "

*gant Goulc'han AR PAGAN*

Dek vloaz ha pevar-ugent a zo abaoe ma 'z eo bet embannet ul levr, anezhañ marteze an hini pouezusañ a zo bet skrivet biskoazh war ar yezhoù keltiek, ar *Grammatica Celtica*, pe yezhadur keltiek a fell din lavarout, a voe moulet e Bro-Alamagn e 1853. Savet eo bet gant un Alaman, Kaspar Zeuss dioùzh e anv.

Kaspar Zeuss a voe ganet d'an 22 a viz Gouere, 1806, e Vogtendorf, e Bavaria. Katolik e oa e dud, evel al lod brasañ eus Bavariz, ha lakaet e voe Zeuss ez vihanik da velegañ. Ne blije ket kalz ar velegiezh d'ar paotr yaouank, avat, hag e Skol-Veur München, e-lec'h ma 'z eas da studier, echu gantañ e studioù a eil derez, e kavas gwell pleustriñ war dachennoù all, an istor, an dudoniezh hag ivez ar yezhoniezh. E 1837 ec'h embannas e levr *Die Deutschen und die Nachbarstämme*,



ennañ prederiadennoù nevez e-keñver an dudoniezh. Met ne voe ket graet eus e labour ar stad a zelleze, hag ar garg a gelenner e Skol-Veur München a c'houlenne a voe nac'het outañ. Anvet e voe da gelenner e skol-etre kêr Spier, evit brasañ mat ar studioù keltiek, rak eno e stagas da bleustriñ warno. Erfin e voe evelato roet dezhañ ur garg a gelenner war an istor e Skol-Veur München. Hogen klañv-diglañv e oa abaoe e yaouankiz, ha kemend-all a labour a oa re evitañ. Anvet en-dro eu ur skol-etre, e Bamberg, ar wech-mañ, e labouras a-zevri-bev war ar yezhoù keltiek, hag eno eo e voe peurechuet gantañ e *Grammatica Celtica*. Hogen rivinet en doa e yec'hed, ha, tri bloaz goude, e varvas en e gêr c'henidik e Bavaria.

Luziet-tre e oa c'hoazh ar studioù keltiek d'ar mare-se. Ul levr a studie keñver-ha-keñver an holl yezhoù keltiek, en un doare reizhet-mat, a oa eta ul levr dreist pep priz d'an ampoent. Ne voe ket prizet a-zoare koulskoude pa voe embannet : ne oa ket tud a-walc'h barrek d'hen ober moarvat. Koulskoude, un dastumadenn gembraek, ar *Cambrian journal* a embannas, en he niverenn miz Gouere 1854, al linennoù-mañ da heul : « En anv hor c'henvroiz, e tougomp meuleudi d'an Ao. Kelenner Zeuss evit e labour ken pouezus; hemañ a dle bezañ e-kerz pep den gouiziek a zo en Iwerzhon, Breizh ha Bro-Gembre. »

Brud Zeuss a yeas war gresk goude e varv, dreist-holl er-maez eus Bro-C'hall. Da gantvet deiz-ha-bloaz e c'hanedigezh e voe graet lid e Bamberg en e enor. Den ebet ne deas di eus Breizh, nag eus Bro-C'hall. Gaidoz, kelenner en « Ecole Pratique des Hautes Etudes », a skrivas koulskoude d'ar c'houlz-se ul levrig a gasas da Vamberg. Mantret eo o welout ez eo damzianav labour Zeuss e Bro-C'hall, ha, gwashañ pezh a zo,

na oa ket Zeuss « Correspondant de notre Académie des Inscriptions et Belles Lettres » : hervez Gaidoz, an enor brasañ da zen pe zen gouiziek e bro pe vro a voe graet pa voe kinniget dezhañ mont da ezel ar strollad-se.

Ma n'o deus ket graet gwechall ar Vrezhoned eus Zeuss ar stad a zelleze, hiziv, d'ar pevarugentvet deiz-ha-bloaz ar *Grammatica Celtica*, e vint marteze eeunoc'h en e geñver. War e heul ez eo aet meur a ouizieg all e Bro-Alamagn, en o zouez Glück, diskibl Zeuss, Kuno Meyer, Zimmer, h. a., da bleustriñ war hor yezh. Hogen Kaspar Zeuss an hini eo en devoa boulc'het an erv.

*(Displeget e Roazhon-Breizh e-pad Kardeur ar Framm Keltiek d'an 22 Ebrel 1943.)*



# CHAPELIOU BRO-DREGER

*gant* KERVERZIOU

Derc'hel a ra bro Bempoull ha Lezardrev, va bro c'henidik, en ur sterniad chapelioù dispar ha kevrinus. Eus templ Lanlev, n'ouzer ket c'hoazh petra e oa, neved kelt, templ roman pe iliz Menec'h Ruz, hag en e gichen, chapel Itron-Varia 'n Iskid, gant he c'horoll an Ankou, bleniet gant ur soner biniou, — betek chapel Sant-Goneri Plouvouskan, beskellek he zour, ker brav he c'halvar hag he fanelloù koad skultet, hag hini ar Porzh-Gwenn, heñvel a-walc'h ouzh ur vag santel troc'holiet hag hanter-douaret anezhi, — n'eus kornbro na baleadenn em bije gweladennet pe c'hraet hep derc'hel koun eus ur chapel vihan bennak, koant pe goantoc'h atav. Ha n'hellan ket komz eus an holl reoù all a gaver « etre chapelig Eflam ha tosenn Menez Bre », en Treger-Izel-se e-lec'h m'eo ken c'hwek ar brezhoneg, gant tipediñ Herve, war gern Vre, heñvel ouzh ti ar mesaer o teurel pled gant ur morad maezioù hag, a-ziabell, ouzh maez divent mor Breizh, damziwelus e lusenn drellus ar c'hreistezvezhioù. Na kennebeut eus an ilizoù gwirion, hollvrudet, evel hini Sant-Yann ar Biz hag hini ar Sklaerder.

Meneg a rin amañ bepred eus chapel Kerfoñs, ur gwir vravig savet e mare an Azginivelezh, enni ur chantele koad skultet ha livet kaer-dispar.

Ur gwir deñzor eo ar chapelioù-se evit ar brogarour. Atav e vez stag oute ur c'houn bennak o tennañ da istor ar vro, pe da werinoniezh ar c'hanton. Kentañ tra da studiañ int, war un dro gant ar manerioù, pa fell d'an den adkavout ene e bobl. Kentañ tra da wareziñ ivez, da ziwall diouzh reuz an dud hag an amzerioù.

Rak an dud a vez tuet dalc'hmat, diouiziek pe dizamant, da gas da get an testoù-se eus hon amzer-dremenet. Nag a wech eo aet mein ar chapel-mañ-chapel pe ar maner-mañ-maner da sevel ilizoù pe tiez nevez ? Evel-se a c'hoarvezas gant maner an Nant-Kanaff e Pleuvian, ma voe ganet ennañ Erwan Berthou-Kaletvoulc'h 82 vloaz 'zo er miz-mañ ; touribelloù a oa dezhañ ha prenester kroazet e maen ; razet e voe gant an aotrou hag adsavet lojeiz gant ar benerezh stlabezet anezhañ.

Pegen fromet e voen, kentañ gwech ma weladennis templ Lanlev ! Iskis-kenañ e zaouzek gwareg, hag an daouzek toull-prenestr er vogerdiavaez, hag an toullig-se, lec'hiet ken resis diouzh tu ar Sav-Heol hag a dlee teurel ur bann goulou war an aoter aet da get da eur al lidoù santel. An dra-se, hag ivez skultadurioù togoù ar c'holonennoù, ken disheñvel diouzh ar pezh a vez kavet e Breizh e lec'h all, am laka a-du gant Ar Gonideg hag ar marc'heg De Fréminville pa lavaront e tlee bezañ un nevedenn gelt, savet e gre an diwezhañ beleion bagan, *druides* pe *gutuateres*, pan edont o paouez kouezhañ edan levezon ar c'hentañ temploù roman bet savet du-mañ duhont gant an alouberion a-dreuz Galia. Ret eo lakaat e kemm e-keñver-se templ Lanlev ha *Fanum Martis* Kersaout (Corseul) e Breizh-Uhel. E-kreiz leurenn-diabarzh neved Lanlev, aet da vered gant tud an drev diwezhatoc'h, ez eus kresket ur wezenn-ivin dispar : ma, hervez eñvorennoù an Ao. De Fréminville, e oa kel gant ar person, war-dro 1810, a ziskar an ivinenn da ober plenk anezhañ !



Dre zarvoud ivez e voe kavet Koroll an Ankou e chapel I.-V. an Iskid, e 1856 : gwennrazet e oa bet warni, ha kerkoulz all e vije bet diskaret ar chapel hep teurel pled ouzh hevelep teñzor !

Kalon gristen ledenez Lezardrev eo chapel ar Gozh-Iliz ; eno en em vod engroezioù pirc'hirined da c'houel Itron-Varia Hanter-Eost dreist-holl, hogen dont a reont niverus ivez da bep koulz eus ar bloaz. Gwarezourez d'an dud-a-vor eo Itron-Varia Gozh-Iliz, ha ma n'hellent ket mont o-unan d'ar pardon, e kasent kannaded en o lec'h, bep bloaz, hep mank. Koshañ santual kristen ar vro e vije ar Gozh-Iliz, savet gant paganed ar vro, nevez troet ouzh ar gwir Zoue gant sant Maodez da heul ur burzhud, er pempvet kantved. Talvezout a reas da iliz-parrez ken na voe savet bourk Planiel.

Hogen, nag a chapelioù aet da get pe o vont da get a-nebeudoù, e-kichen ar re a deurvez ar bersoned ober war o zro ! « E-lec'h ma veze gwelet holl dud ar c'horn-bro o tont da bediñ e-kerz lidoù kaer ar pardonioù, ne wel ken ar vugaligoù nemet bernioù maen hag a ya, tammha-tamm, da gargañ an hentoù pe da vogeriañ ar parkeier. » Evel-se eus peniti brudet Itron-Varia Brestan e Pleuvian, en ul lec'h ken dudius, ker sioul, ma teue ar mammoù da gutuilh louzaouennan-diwarizi da bareañ ar vugale « c'hoantaet », goude o lakaat da evañ takenn eus ar feunteun

binniget. Rak n'eus chapel, koulz lavaret, ha n'he defe he feunteun vurzhudus, kehelet a-dreuz ar c'hantvedoù abaoe an amzer goshañ, a vare ar Gelted, zoken, pa soñjer e raent *materes* « mammoù » eus doueezed an doureier hag ar glenoez, hag e kendalc'her e brezhoneg da ober « mammennoù » eus an andonioù-dour.

Em oad-krennard, p'edon o chom e Pempoull, e c'hoarvezas din alies tremen gant an treñ dirak ur chapel gozh dilezet, o sevel en digenvez etre Ploueg ha Tregonnev ; ha bewech ma tremenen e oa un tokad mein-sklent diskaret, muioc'h a werennoù torret, hag aet war frankaat toulloù an nor vrein : ne c'hellen ket tremen hep bezañ keuziet. Evel-se eo, a skrivas din Kaletvoulc'h, e koll buhez ar vro eus he c'haerder hag eus hec'h eurvad. Petra a lavarfe hon tudoù kozh, int hag a ouveze degemer ken brav o nied hag o bugale-vihan e deizioù ar pardon ?

Spi am eus e labouro holl izili ar Framm Keltiek, da vihanañ, evit mirout ha saveteiñ pezh a c'hell c'hoazh bezañ saveteet ha dalc'het e ratre.

*(Displeget e Roazhon-Breizh d'an 23 a viz Gwengolo 1943.)*



# NOTENNOU

*Goude Yann Bricler, mignon bras d'ar brezhoneg, lazhet e Kemper, setu an Ao. Yann-Vari Perrot, ar stourmer meur evit ar yezh, lazhet d'e dro e Skrignag. N'eo ket amañ, en ur bajennad notennoù, e c'hellomp enoriñ an daoù zen-se evel ma 'z eo dleet. Lavaromp avat int marv, — an dra a zo anat, — dre m'o deus karet Breizh. Merzherion int eta, ha kehelet e vint da viken evel merzherion.*

⁂

*Marv eo ivez er bloaz-mañ hol lenner feal, Alan ar Roue, eus Rosporden. Kaset e voe dimp eus e berzh 2.500 lur, hon eus lakaet e kef « Brezhoneg ar Vugale ». Ra vezo trugarekaet, eñ hag e gerent.*

⁂

*Emañ « Brezhoneg ar Vugale » o vont en-dro startoc'h eget biskoazh. N'eo ket hepken profoù hon eus ezhomm, hogen ivez, ezhomm hon eus tud da reiñ al levrioù d'ar vugale er parrezioù ma n'eus na mestr-skol na beleg d'o reiñ o-unan. Skrivañ ha kas ar profoù da L. Nemo, 110, boulouard Metz, Roazhon, K. R. 121-10, Roazhon.*

⁂

*Emañ ar skrivagner mat Loeiz Herrieu o paouez embann un Istor Lennegezh Vreizh e galleg. Div lodenn a zo el levr : istor al lennegezh, ha pennadoù troet diwar ar skrivagnerion bennañ. Ne gomz Loeiz Herrieu nemet eus ar skrivagnerion aet da anaon. D'hor meno ez eo diglok al labour (meneg ebet da skouer eus* Ar Farvel Goapaer), *hag ur fazi bras a zo ennañ : kemeret eo bet Al Lay, oberour* Bilzig, *evit un den eus an triwec'hvet kantved. Talvoudus e vo koulskoude. Heñchañ a ray meur a c'halleger moarvat ha kreskiñ a ray brud hor yezh.*

⁂

*Ul levr gallek all eus an talvoudusañ eo hini an Ao. A. Dézarrois,* Monuments historiques, Monuments naturels et Sites classés de Bretagne, *nevez embannet gant « Skridoù Breizh », e Brest. Den ebet n'hello studiañ hor savadurioù hag hon arvestlec'hioù hiviziken hep al labour-se, kempennet ken resis, ennañ roll klok hor c'haerderioù renket gant ar Stad. Sebezet e vior o welout pegen nebeut a zo renket e-skoaz ar re a vije ret, — bremañ dreistholl, — gwareziñ. Setu amañ labour evit izili ar Framm Keltiek en amzer da zont.*

Ti-Moulerezh ar C'hreiz — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. Drezen.

